# TAOLENN

*Pep gwir miret strizh*

# EIL DIMEZIÑ

gant MEAVENN

## TUD AR C'HOARI :

| | |
|---|---|
| MARI, | *Ur vaouez war-dro pemp bloaz ha tregont, tev, ruz he fenn, gant koef Landerne, techet da glemm ha da leñvañ.* |
| ANNA-MARI, | *he c'hoar, un tammig yaouankoc'h egeti. Houmañ techet da grediñ n'eus nemeti hag he zud war an douar.* |
| JUL, | *Gwaz Mari, barvek, dislivet, skuizh-divi.* |

## LEC'H AR C'HOARI :

*Ur stal ispisiri ha krampouezh er Piler-Ruz da vare fin ar Brezel bras — heñvel ouzh an holl stalioù ispisiri ha krampouezh e Brest ha war-dro. Taolioù ha bankoù a zo, forzh pegement, hag er penn pellañ eus ar stal, ur gwele damguzhet. Emañ Mari ouzh ar fornigell oc'h ober krampouezh da werzhañ an deiz war-lerc'h. O wriat emañ he c'hoar, o klask kempenn ur sae seiz du a zo deuet da vezañ re strizh evit he c'hoar.*

MARI. — Ne vern penaos, va c'hoar, ec'h eus graet mat.

ANNA-MARI. — Ya, sur. Me'm eus soñjet, un tog kolo evit hounnezh vihan, nann, gwelloc'h kemer un tog feltr a raio hañv ha goañv e-pad bloavezhioù. Neuze en deus lavaret mat, mat, nemet e felle dezhañ ur seizenn ruz hag ur bluenn war ar marc'had. Ma, me 'm eus lavaret. Ur bluenn pa soñjer. N'eo ket diaes he zennañ, evel just. Ha n'ouzout ket pegement en deus paeet evit ar marc'h koad, met prometet em eus dezhañ chom hep lavarout dit.

MARI. — Spontus eo. Hennezh 'zo e-giz-se avat. Un hanter re a draoù en deus paeet dezho dija. Ha traoù didalvez.

ANNA-MARI. — Marteze e oa pase-poent dezho kaout traoù didalvez, ivez. — Te 'gav dit ez eo ur vuhez evit ar vugale bezañ bugale bremañ, hag en deus bet bec'h c'hoazh o kavout ar marc'h-se, ha te 'oar pegen rust ha difeson eo ar goñversanted. Ma, a-greiz-holl en deus lavaret d'ar plac'h : e-giz-se eo e servijit un den a zo bet hanter-lazhet evit ma kendalc'hfec'h da laerezh an dud ? Hennezh a zo unan, avat ! Me 'zo souezhet gantañ bep gwech ma welan anezhañ.

MARI (*goustadik*). — Me ivez.

ANNA-MARI. — Poent eo d'ar vugale-se kaout un tad, hag unan mat ar wech-mañ ma c'hellez. N'eo ket ur vuhez evito mont da glask glaou e Porstreñ bemdez goude ar skol, memes tra, zoken mar deo evit ober krampouezh.

MARI. — Me 'm eus ket bet a chañs eveldout.

ANNA-MARI. — Adarre evel just. 'M eus ket bet



a chañs, 'm eus ket bet a chañs, ha krog da leñvañ bremañ ha pep tra 'vo mat. Ma kav dit...

MARI. — Ma kav dit eo ur blijadur mont da zimeziñ ur wech all pa ouzer re vat...

ANNA-MARI. — Hemañ ne ev ket, d'an nebeutañ.

MARI. — Nann, met daoust hag eo kreñv, daoust hag e pado ? Te hag ac'h eus bet chañs a-walc'h da dapout ur marc'h-labour da waz, unan hag a zo aet betek sevel un ti dit... N'ouzout ket petra eo. Ha da vugale, ne gouezhont morse klañv hag e c'hellont debriñ ne vern petra. N'ouzout ket petra eo ar vuhez...

ANNA-MARI. — N'ouzon ket ? N'on ket aet kuit eus ar gêr da nav vloaz eveldout ? N'on ket aet da vatezh e Montroulez ? Ne oan ket keginerez en ostaliri Prioul e Landerne da bemzek vloaz pa grede an holl dud e oan ugent vloaz tremen ?

MARI (*fromet diouzhtu*). — Ni 'zo bet gwalleürus, Anna-Mari, ha pa soñjan em zad paour na c'houneze nemet pevar real bemdez gant seitek a vugale...

ANNA-MARI (*o hejañ he diskoaz hag ar sae seiz du*). — Ale, ale. Sodez ma 'z out. Hemañ ne vo ket un den fall, ha n'eo ket ken klañv-se ha n'ez po nemet teurel evezh ivez, ha gouzout a rez, e loa hag e fourchetez, hag e lienoù-fri n'eus nemet teurel evezh da ober. Mat e vo evit ar vugale, sur, ha petra 'fell dit. Me a oa o virviñ, te 'oar, e kêr gant ar vugale hiziv — gant aon ez afent da redek dindan ur c'harrtan bennak, hag eñ ' oa o c'hortoz, hag o c'hoarzhin ganto. Peogwir e kar anezho, Mari baour...

MARI (*he deus bet bec'h atav o klask kompren an dud*). — Traoù drol a lavar, memes tra. Lavarout a ra din : Mari, lakaomp ez eus war-dro 25.000 deiz e

buhez un den. Neuze, d'am oad bremañ e chom ganin lakaomp daouzek ha marteze dek mil deiz hepken da vevañ, an dra-se a ra 30.000 pred da zebriñ ; perak ne rofen ket deoc'h va fañsion ha c'hwi a vije va gwreg ha me 'm bije un ti ha bugale vihan. Ya, setu penaos en deus lavaret. Drol eo, karout a ra kalz kontañ — ugent dousenn krampouezh bemdez, a lavar da Charlig, pegement a ra bep sizhun ? Pegeit a zo ac'halen d'ar Pont bras ? Pegement a asiedoù 'zo 'barzh an ti ? Ha me 'oar-me...

ANNA-MARI (*enoet*). — Sell, Mari, tomm ur banne kafe, din-me da vont d'ar gêr dindan an noz. Echuet em eus ha me 'gav din ne vi ket re zivalav evit ur wech. Ha me a vo amañ war-dro 6 eur adarre, an holl vugale a c'hello chom du-mañ peogwir en deus Fañch goulennet ur bermision.

MARI. — N'ouzon ket penaos e rafen hepdout, Anna-Mari, un intañvez eveldon...

ANNA-MARI (*o sevel, o kempenn ar sae seiz war ur gador hag o lakaat sukr e-barzh he banne kafe*). — Ma, ma, intañvez — d'an nebeutañ, n'ec'h eus den ebet evit debriñ da strantell dit...

MARI. — Ya, sur, erfin...

ANNA-MARI (*o klask mont e kounnar evit mat gant he c'hoar*). — Na deu ket da lavarout din bremañ ac'h eus keuz outañ bremañ pa 'z eo re ziwezhat. Na deu ket da lavarout din bremañ e karfes gwelout anezhañ o tont amañ e toull an nor gant e varv du ha plat hag e benn hir hag e zaoulagad glas diseblant hag an neuz gantañ da lavarout : Me eo, sellit ouzhin. Hag evit kontañ gevier c'hoazh. N'ec'h eus ket klevet a-walc'h a c'hevier e-pad da vuhez gantañ ? Ha gevier na oant ket fin zoken, na oant ket kaer, na oant ket gwriet mat, met mat e oa evidout, sur ; ne vern petra lavaret gantañ a vije bet mat. Ha n'ec'h eus ket bet a-walc'h gantañ pa oa mezv bep sadorn ha bep sul ha pa oa ret dit stlejañ anezhañ eus an traoñ d'an nec'h e-barzh da gozh ti Ious e Landerne ? ar sadorn hag ar sul, ya, hag a-wechoù al lun pa ne oa ket ar sizhun a-bezh pa c'helle kavout ur strell bennak da vont gantañ. Ha c'hoazh, m'az pije gouezet petra a soñje, ken sioul ha tra pa deue en-dro. Ha pa oa bet prizoniad en Alamagn evit ar wech kentañ, daoust ha n'en dije ket tennet ar bara eus da c'henou m'en dije gellet, ha te o redekdiredek evit prenañ sukr ha kouignoù evitañ, — ha c'hoazh pebezh freuzh en deus graet p'en deus gellet tec'hout kuit peogwir n'hor boa ket komprenet pezh en doa skrivet war e lizheroù — un den ? n'eo ket un den hennezh, un torr-penn, ya, hag a drugarez-Doue, marv eo.

(*Setu m'en em laka Anna-Mari da evañ he banne kafe erfin*).

MARI (*un tammig fouge enni*). . . Ma ne vije ket bet evit al labour hag ar vugale, Anna-Mari, me a vije aet d'en em veuziñ.

ANNA-MARI. — N'eo ket gwir, c'hoar baour. Gwell e vije bet dit mont d'en em veuziñ d'ar penn kentañ eget redek war e lerc'h evel m'ac'h eus graet e-pad dek vloaz. Leñvañ ac'h eus graet, ha klemm, hag atav en deus lakaet ac'hanout da vont, pa gare.

MARI (*o vousc'hoarzhin a greiz-holl*). — Hennezh ne oa ket evit chom sioul.

ANNA-MARI. — Te kennebeut, moarvat. Dilojañ hoc'h eus graet, ho-taou, Jezuz — kemer an treñ,

Landerne, Montroulez, Naoned, An Haor-Nevez, Paris, ha Landerne adarre, ha Brest bremañ. — Te 'gav dit em bije gouzañvet ul labous a seurt-se, me ? Da gentañ holl em bije lavaret : Mat-tre, pep hini diouzh e du, neuze. Ha goude em bije lavaret d'am bugale : Setu, ho tad a zo marv. Hag evidomp e vije bet marv, hag en dije gellet dont en-dro, ne vije ket chomet.

MARI (*un tammig mezh ganti*). — Me 'm eus karet hennezh, Anna-Mari.

ANNA-MARI. — Gouzout a ran, sur. Ar barv du hag an neuz en doa... Te a zo dres evel ar re all, atav prest da redek evel ur c'hi... tamm nerzh ebet. Me 'gav din n'eo ket souezh goude-se mar deo ken reuzeudik ar merc'hed. Sell, poent eo din mont kuit ivez, hag e rankfes mont da gousket evel pep kristen, te, e-lec'h chom da skuizhañ gant da grampouezh amañ, evit piv, Jezuz, evit piv ?

MARI. — A paour kaezh...

ANNA-MARI. — Da betra e servijfe dit leñvañ ? Ar re varv 'zo marv mat, ha ne zeuont ket en-dro. Kenavo, sell, ha kae da gousket.

*Mari a dorch he daoulagad gant korn he zavañjer, a c'hwezh war an tan hep ma vije ezhomm, a sell ouzh an eur, hanternoz hanter, a ra ur grampouezhenn bennak. A greiz-holl, e klever unan o kerzhout er-maez, dre an nor damzigor hag e weler o tont e-barzh un den, gwaz Mari, Jul e-unan. Jul a zo bet lakaet bloaz 'zo ha muioc'h war roll ar soudarded « dianket », Jul a zo bet kanet ur servij evitañ n'eus ket pell en iliz Sant Houardon. Jul a deu e-barzh, hep e varv, ha ken treut eo, ken dislivet, ken diviet*



*ma vije lavaret eo adsavet a-douez an Anaon, evel ma kred e wreg da gentañ.*

MARI (*sebezet-mik*). — Jul !

JUL. — Mont a ra, Mari ?

MARI. — N'out ket marv, Jul ? N'out ket marv ?

JUL. — Nann, ket c'hoazh. Me 'zo deuet en-dro d'ober ur gwel deoc'h holl. Pelec'h emañ ar vugale ?

*(Azezañ a ra Jul war an daol hag en em lakaat da zebriñ goustadik krampouezhenn war grampouezhenn, dindan daoulagad sabatuet e wreg).*

MARI. — Debriñ 'rez ?

JUL. — Ya. Gwechall e lakaes muioc'h a sukr 'barzh da doaz. N'eo ket sukret a-walc'h.

MARI. — N'ec'h eus morse kavet anezho sukret a-walc'h. Kaer am boa lakaat sukr 'barzh an toaz, ret e oa dit lakaat muioc'h c'hoazh war ar grampouezhenn. Va faour kaezh Jul, eus pelec'h e teuez ?

JUL (*a gendalc'h da zebriñ goustadik hag a gemer e amzer evit respont*). — Eus pelec'h ? Eus an tu all d'ar mor, mar karez. Re hir e vije da lavarout. Kalz re hir evit an dudi am bije. Ha m'hel lavar dit, heñvel-mik eo an dud ne vern e pelec'h e c'hellfes mont, ha ne dalvezont ket kalz. Met n'eus ket evel kerzhout evit saveteiñ un den. Kerzhout am eus graet, Mari. A-wechoù e soñjen : un druez eo ne c'hellin ket deskiñ d'am bugale kerzhout eveldon. E-giz-se eo ez on tec'het kuit. Me 'zo bet en toull-bac'h div pe deir gwech. Abaoe peur o deus lavaret dit e oan kollet, sañset ?

MARI. — Trizek miz hanter, Jul, trizek miz han-

ter, gant ar vugale, ha me va-unan. Ha ne c'houlennez ket zoken penaos emañ kont ganto.

JUL. — Me 'm eus gwelet anezho.

MARI. — Peur ta ?

JUL. — Emaon e Brest abaoe un nebeut deizioù. Un den war-lerc'h ez on, te 'oar mat, bepred e rankan soñjal, a-raok ober. Mat, n'int ket livet mat, ha n'int ket tev.

MARI. — Ha piv a oa hec'h-unan evit gounit bara dezho ? Ha zoken p'az pije gellet gounit bara, te...

JUL. — Deport, deport, Mari. N'on ket ken yac'h se, n'hec'h eus ket ezhomm diouzhtu da lammat war va c'hroc'hen...

MARI. — Ne lavarez ket zoken ar pezh ac'h eus graet abaoe.

JUL (*o kenderc'hel da zebriñ evel un den marnaoniet*). — Traoù, petra... traoù evel ar re all ; petra 'fell dit e c'hoarvezfe d'unan bennak e-pad ar brezel ? Ha penaos lavarout dit bremañ... E bro an Durked on bet, er vro-se am boa butun forzh pegement, n'eo ket evel er gêr daonet-mañ. Me 'garfe kaout laezh, Mari.

MARI. — Laezh ?

JUL. — Ya. Laezh.

MARI. — Lavaret e vije n'ec'h eus evet nemet laezh e-pad da vuhez.

*(Jul a ev e volennad laezh, goustadik, hag a gendalc'h da zebriñ).*

MARI. — N'emaout ket o vont da zebriñ va holl grampouezh, memes tra ? Gwell e vije ganit marteze kemer un tamm keusteurenn am eus graet...

JUL. — Laouen out ouzh va gwelout en-dro, Mari ?



MARI. — Laouen, ya sur, perak ne vijen ket ? Lavar din perak ne vijen ket laouen.

JUL. — N'ouzon ket, me.

MARI. — Sell, arabat dit debriñ krampouezh ken : hag ez eus ur c'hatkar ivez, n'ouzon ket penaos ez eus un tamm rost ivez...

*(Mari a laka anezhañ da azezañ war ur gador, hag un torch war gorn an daol, ar geusteurenn da adtommañ e-barzh ur gastolodenn, ha pep tra buantre en ur chom hep sellout ouzh he gwaz a zo harpet gant e holl nerzh ouzh taol, hag en em laka da zebriñ bara 'g amanenn hag un tamm kig, evel ma ne c'hellfe ket ober a-hend-all).*

MARI (*o kemer truez outañ a greiz-holl*). — Mat e kavez an dra-se ? Naon ac'h eus ?

JUL. — Ya.

*(Ur pennad tav).*

JUL. — Ret e vije dit diskuizhañ, Mari. Koshaet out. Gwell e vije bet dit diskuizhañ.

MARI (*sec'h*). — Te eo a lavar din diskuizhañ ?

JUL. — Ya 'vat, diskuizhañ. N'eus nemedon hag a anavez ac'hanout e gwirionez. Dre forzh labourat ha kempenn ha fiñval bepred ez out deuet da grediñ ez out ur vaouez dispar. Alies em eus lavaret dit diskuizhañ a-raok ma vije bet re ziwezhat, ha re ziwezhat eo bremañ. Petra a soñj diwar-benn an dra-se, eñ ?

MARI. — Eñ ? Piv 'ta ?

JUL. — Eñ, 'ta. Kalz a draoù a ouzon diwar e benn dija... Hanter-varv eo, eveldon bremañ, ha ne ra

nemet tufañ gwad, hag e ro madigoù d'am bugale, n'eus nemet un dra ha n'ouzon ket, e anv eo.

MARI. — O, ne ra forzh.

JUL. — Gwir, eo, avat... Ha ma vije un den kaer c'hoazh. Pa 'z on deuet en-dro em eus soñjet : neuze, aet eo da Vrest, ar paour kaezh Mari, da fritañ mizer ur wech all. N'emaon ket o vont d'he direnkañ dirak an holl, ha neuze ez eo bet lavaret din e oas ur vaouez dereat, hag e raes aferioù mat.

MARI. — Piv an diaoul en deus lavaret an dra-se ?

JUL. — Hañ ! Soñjal a raen ez pije lammet. Ya, aferioù mat-tre, a zo bet lavaret, hag arc'hant. Ma, gwell a se. Ro din patatez c'hoazh. N'ec'h eus ket a bebr er gêr ? Mat, pell 'zo. Soñjet em eus : Me 'zo o vont d'ober ur gwel dezhi, koulskoude, n'eo ket an den-se a viro ouzhin. Lavaret e vije n'ouzout ket petra eo bezañ dimezet. Kaout unan bennak war da choug bemdez. Hennezh a zo o vont da dufañ gwad e pep lec'h, da gentañ.

MARI (*o tilezel a greiz-holl ar billig hag ar c'hrampouezh*). — Ne viri ket ouzhin d'ober pezh a garin.

JUL. — Me ?

MARI. — Ya, te, te...

JUL (*o sellout ouzh ar banne gwin a zo bet lakaet dezhañ hag o sevel ar werenn*). — Yec'hed dit ha dezhañ, Mari.

MARI. — Ne viri ket ouzhin d'ober pezh a garin.

(*Mari a azez hag a sell ouzh Jul en deus kroget da zebriñ adarre. Troc'hañ a ra ar « c'hatkar » a dammoù bras ha goude ur pennad e lavar, digounnar da gentañ*).



Setu-te neuze ha bremaik e lavari eo ret mont kuit ac'hann. Ur stal, pa soñjan, sell en-dro dit ; ha naet eo ? ha kempenn eo ? ha karget-mat ? ha pourvezet-mat ? ha gouzout a rez pet krampouezhenn a vez gwerzhet amañ bemdez ? Ha bremaik e lavari ne fell ket dit chom er vro-mañ, lous eo, ha brudet fall.

JUL. — Paour kaezh merc'h, ha petra a lavar-eñ pa'z ez e kounnar gantañ ?

MARI. — N'eus ket ezhomm da sevel ar vouezh gantañ.

JUL. — Evel just, un den e-giz-se n'en deus ket a wad dindan e ivinoù. A-hend-all me ne ran forzh ouzh brud fall ar c'harter-mañ. Ar glav eo a zisplij din.

MARI (*digalonekaet dija*). — Ar glav... ya.

JUL. — Pounner eo ar wastell-mañ.

MARI. — Redek a c'hellfes da gavout unan gwelloc'h.

JUL. — Ne lavaran ket eo fall. Pounner eo, a lavaran. Ur c'hatkar ma karez, a rankfe bezañ ennañ nebeutoc'h a amanenn ha muioc'h a sukr. Me 'zo evit ar sukr hag evit an heol... Heol a oa e bro an Durked, Mari.

MARI. — C'hoant kousket ac'h eus, Jul.

(*Jul a sav, pounner e dreid. Kerzhout a ra war e bouez en ur lavarout :*)

JUL. — Ya, me 'zo o vont da gousket. Sell, amañ, gant va dilhad. Ar botoù-mañ a zo uzet, Mari, ret e vo din prenañ ur re all evit mont d'ar Follgoad. Prometet em eus mont war droad d'ar Follgoad, Mari.

(*Gant sikour Mari, Jul a denn e votoù hag a c'hourvez war ar gwele.*

*Mari a serr un tammig ar ridoziou hag e klever Jul o lavarout traoù pep an amzer :)*

Jul. — Debret em eus traoù spontus, ha naon am eus bet... Naon, Mari... Mari... N'ec'h eus ket poket d'in ?

*(Mari a ra trouz gant he billig evit chom hep respont).*

Jul. — Mari ?

Mari. — Petra ?

Jul. — Me 'boko dit warc'hoazh vintin pa vin diskuizh un tammig... Me soñje din p'edon e bro an Durked...

*(A-benn ur pennadig amzer, Mari ne ra mui van ebet da genderc'hel gant ar c'hrampouezh. Lakaat a ra un tammig urzh war an daol. Mont a ra da welout ha kousket eo.*

*Kousket eo. Mari a chom azezet war ur gador, he daouarn juntret, o sellout ouzh an tan, dilavar, ha dic'hoanaget ha skuizhet mat erfin ez en em laka da gousket hi ivez.*

*An nor a zo chomet damzigor, ha war-dro 6 eur evel m'he deus prometet, Anna-Mari a erru hag a zihun he c'hoar, a chom da sellout outi, he daoulagad dispourbellet).*

Anna-Mari. — Sell petra 'm eus lakaet...

*(Diskouez a ra he chadenn aour hir).*

Lavaret em boa dit n'em bije ket lakaet anezhi evit un eured ken abred ha setu, laouen out ?



Mari (*goustadik*). — Ne vo ket a eured, va c'hoar.

Anna-Mari (*hep ober van*). — Sell, tomm ur banne kafe din, Mari. Me 'zo o vont da dennañ va botoù nevez hag a ra poan din.

*(Azezañ a ra Anna-Mari ha tennañ ur votez da gentañ).*

Mari. — Lavaret em eus dit ne vo ket a eured.

Anna-Mari. — Perak 'ta, va Doue ?

Mari. — Jul a zo deuet en-dro. Emañ o kousket aze.

Anna-Mari (*a-sav gant he botez en he dorn. Digeriñ a ra ur genou bras, met e kav diouzhtu un dra souezhus da lavarout*). — Santet em eus e oa un dra bennak ha na dae ket. Me 'soñje : re vrav eo ar bed ganti. Lavaret em eus da Fañch : N'em eus gwelet den war an hent, ket ur soudard, ket ur c'hazh, re souezhus e vije bet. Hag eñ eo ? Sur out ez eo eñ ?

Mari. — Hag e lavaro bremaik eo poent bras mont kuit da lec'h all.

Anna-Mari (*en he sav, atav ar votez en he dorn o vont en ur jilgammañ war-du ar gwele.* — A ! nann avat... Me 'zo 'vont da lavarout dezhañ. Bez' e c'hellez krediñ, avat...

*(Ur wech erruet dirak ar gwele e sell ouzh he breur-kaer).*

Jul ! Jul !

Mari. — Lez anezhañ da gousket, Anna-Mari. Hennezh en deus bet naon...

Anna-Mari. — Jul ! Jul !

*(Anna-Mari a gemer dorn he breur-kaer, hag a lavar) :*

Ret eo dezhañ mont kuit.

(*hag a greiz-holl*) :

Mari ! Mari... Me 'gav din... Marv eo...

(*Mari a red betek ar gwele, a gouezh war he daoulin, hag en em laka da leñvañ sioulik. Chom a reont mantret, hep komz*).

*C'hoariet evit ar wech kentañ*
*e Roazhon-Breizh*
*gant Strollad Gwalarn*
*d'an 9 a viz Genver 1943*



## AN EVNED

*Evned-porzh, evned-preiz, laboused ar c'hoad, levenez ha trubuilhoù va bugaleaj !*
*Evned va yaouankiz, en ho touez, penaos e tibabin ?*

*Gwazi pounner, o gouzoug gwevn, o marblañv skañvoc'h eget an erc'h.*
*Houidi, leun a skiant-prenet, o tiskenn bemdez gant an hevelep hent betek ar stêrig.*

*Pauned a zispake war an treuzoù o gwareg-ar-glav skedus.*
*Nij glas ha gell an dubeed a-us d'an doenn.*
*Klujiri-Spagn ken dichek ha tra, evito da vezañ plijus gant o flu brizhellet.*
*Ha te, dreist-holl, paour kaezh kilhogig du, ha n'az poa nemet ur pav. Davedon e jilgammes bepred, askellet-ledan, da galonig o lammat.*

*Lañs diehan an alc'houeder, c'hoarzh goapaus ar gaouenn, lost troñset al laouenan.*
*Gwennilied, o neizh savet dindan va frenestr hag a richane a-hed an deiz.*
*Boc'hig-ruz a biltrote er gegin, o klask ar bruzun, gant da zaoulagad du, evel perlez lirzhin.*
*Eostig a gane e-pad an nozvezhioù didrouz, ken tost d'an ti na greden ket fiñval em gwele gant aon na nijfes pelloc'h.*

*Evnig Sant Marzin an dour, allazig glas ha flour war ar stank voredet...*
*En ho touez, evned va yaouankiz, an tostañ d'am c'halon, piv eo ?*
*Panevet an Hini n'am eus ket lavaret c'hoazh diwar e benn...*
*Evn diwelus a vev ennon, bevoc'h eget va buhez-din, skañvoc'h eget an avel.*

*Kened, douster ha tan.*
*Ennon e kanez abaoe glizh ar Vadez !*
*Hiboud ar Spered, mouezh hiraezhus ar C'heneil dilezet,*
*Kan-trec'hlid ar C'hariad pa 'n em ro dezhañ ar bried.*
*Barrennoù ar c'harc'har a zistokimp hon daou —*
*Va ene a gasi, pa zeuio tarzh an deiz, war zivaskell da garantez.*

*A, Te, Evn ar Baradoz !*



## KORVENTENN

*Dirak an tan, e kan an dour.*
*Sell ouzh ar sklerijenn ; klev ar sioulder.*
*An ti a zo kloz ha klouar.*
*Re glouar evidout, re sioul, ene paour.*
*C'hoant ac'h eus da deurel war al leur*
*Al levr re leun a levenez,*
*Da tazhañ ar goulou, hag en deñvalijenn,*
*Da c'harmiñ evel ur bugel.*

*Pelec'h emañ da lorc'h ? Pelec'h emañ da nerzh !*
*Dalc'h penn d'ar vuhez ! War sav !*
*Er-maez e yud ar gorventenn.*
*Digor an nor. Setu an avel rip a red.*
*Kae war he lerc'h.*

*Noziñ a ra. N'eus forzh ! Anavezout a rez*
*Dremm ar goañv el liorzh dilezet.*
*Noazh ar skourroù, diwisk ar gwez.*
*Bleuñv ebet war ar bodoù.*

*Klemm ar fav pleget gant ar barrad-avel ;*
*Pevarlamm da youloù diroll ez penn amjestr ;*
*Trouz da galon nec'het a dec'h dirak he Mestr ;*
*C'hwitell an evned-mor a dremen en oabl du.*

*Tro-war-dro dit emañ an trec'h gant ar reklom ;*
*Ennout ivez emañ an trec'h gant an drougael.*

Pegoulz e paouezo kounnar ruz an avel ?
Penaos e c'houlenni truez ?

Tastourniñ a rez en noz c'hwerv,
Gwadet eo da dreid gant ar skosellou,
Selaou : tamm-ha-tamm e tav ar glav,
An Hini a red war da lerc'h, 'dosta...

Aotrou, na stok ket ouzhin. Gwelout 'rez e krenan !
Evit adkregiñ gant va red,
Ro din amzer da ehanañ.
Pelloc'h c'hoazh ez in e noz ar pec'hed.

Kroget ec'h eus em dorn. Da sell a bare ouzhin.
Ken dous e oa !
Kouezhet on er pri war va daoulin.
Echu an arnev ; echu an arvell.
Douster an daeroù hag an drugarez !

Digor da zivrec'h d'az pugel disent ;
Laka war da skoaz an oan faezh-divi.
Tavet eo bremañ klemmvan ar fav ;
Ne glevan nemet lamm hor c'halonoù.

Hag am c'harez c'hoazh, Aotrou ?



## FROUESHA

Deus, va Soazig vihan : da flamboesa ez eomp.
Tomm-grizias e vo hep dale ; na lezomp ket da sec'hañ ar boulloùigoù bresk,
Saourek ha kuñv-voulouz, goloet gant an delioù evel bragerizoù ruz.
Dinijal a ra mouilc'hi ha golveni. Ne chom nemet ar gwenan.
Ne chom nemet da zornig o kutuilh, da fri e-sav o fronellañ c'hwezh ar frouezh.
Diaes e vo leuniañ ar baner, p'emañ em c'hichen ar genaouig-se, digor.
N'eus forzh. Livet eo da ziweuz gant ar sev limestra.
Holl levenez ar bed a sked ez taoulagad.

Deus, va Soazig vihan : da gelvesa ez eomp.
Re verr, re verr da zivrec'h ; me a blego ar bleñchoù.
Tec'hout a ra ur gwiñver o skopañ dimp kunujennoù.
Nec'het un tamm e sellez ouzh ar c'hlorennoù goullo, strewet war an douar gant al laerig koant.
Strakal a ra ar graoñenn etre da zent ha, dindan ar gwiskad kalet, setu ar c'hig gwenn.
Dindan an dremm diseblant, klask an ene kizidik.
Kompren a rez, va Soazig ?

Deus, va Soazig vihan : da gistina ez eomp.
C'hwezhet he deus un avel but ; diskaret eo bet ganti kistin ha delioù.

*... Petra a c'hoarvez ganit, va flac'hig karet ?*
*Gwad war 'da vizied, daeroù war da zivjod !*
*Ret e oa dit diwall ouzh ar c'hlos broudus —*
*Gant beg da votez, laka ar gistinenn da lammat ermaez. Sell ! an hini vrav, lufr hag alaouret !*
*Pegen mat e vo diouzh an noz, poazhet el ludu tomm !*

*Evet-se e kavi ar vuhez ; drein tro-war-dro d'ur berlezenn.*
*Petra 'vern da galon wadet, ma strinkfe diouti — ha da viken — al Levenez !*

**BENEAD.**



# NENN

gant F. R. M.

C'hwez Nedeleg a zo gant ar sizhun-mañ. Er sizhun-mañ eo e veze roet gwechall d'an dud paour menozioù speredek evit sevel profoù dic'hortoz, evit netra ha gant netra. Setu dres pezh a soñjen dec'h da noz — ret eo din ober, ha muioc'h eget ur wech, un dra bennak gant netra, evel Doue an Tad — ur verc'hodenn gant paper, ur gwele merc'hodenn gant kartoñs, ha kalz traoù all, didalvoud, ma karit. Hag e soñjen, neuze, e Nenn, n'he deus morse en he buhez roet netra da zen ebet evit Nedeleg.

Nenn a oa Nenn evidomp hepken. Evit ar re all, e oa ur vamm, ur vamm-gaer, ur vamm-gozh, liv an eñvorennoù hag ar gozhni warni. Evidomp e oa Nenn, gant un ti souezhus. Un ti c'hwez ar soavon gantañ, hag eus ar c'halatrez e veze gwelet an dilhad o sec'hiñ e Bro-Saoz. Ar glav a gouezhe er c'halatrez, a-zioc'h podezoù, a-zioc'h sailhoù, a-zioc'h kelornoù, abaoe bloavezhioù. Ar c'hambroù, gant o gwelcoù gwintet-uhel hag o armelioù bigofek, a oa evel kambroù all, nemet e oant leun gant pakadoù holl disheñvel ha stummet iskis, ha Nenn en o zouez, o labourat. N'eo ket o labourat evel ar re all, o takonañ, o wriat, o peilhat legumajoù a-hed an deiz, nann, re bell e oa chomet o vevañ e giz maouezed all, pa oa

enni galloud awalc'h da grouiñ traoù dic'hortoz — podoù-bleunioù, gant an asiedoù a veze torret en ti alies awalc'h, leternioù d'ho tallañ, taolioù graet gant houarn ha kanelloù kozh — atav war-nes echuiñ un dra bennak, atav war-nes ijinañ un dra nevez-flamm, he bruched a-bik gant spilhoù, he lunedoù war he zal ledan, hag he daoulagad glas, glas, evel an aber pa oa sioul.

Nenn a lavare : « Me 'zo 'vont ». Mont a rae ermaez da souezhiñ an dud, da reiñ traoù dic'hortoz da dud dic'hortoz en ur mare dic'hortoz — n'eo ket da Nedeleg, evel just, p'emañ an holl o c'hortoz un dra bennak da gouezhañ warno.

Ne oa ket ezhomm anezhi er gêr. Soubenn a veze graet evit tri pe bevar devezh, ur mell pikol fars a bade ur sizhun, ha, dre c'hras Doue, e oa deuet abenn d'en em zizober diouzh ar vuoc'h du, ar yer drouk, ha betek ar c'hi Filos. Evit he liorzh, e roe he c'harantez dá draoù a oa, evel ur wezenn roz limestra, ur c'hleuz melen gant bleunioù Koraiz, ur regennad tomatez, ar peurrest a oa labour he gwaz... Neuze, eme Nenn, « Me 'zo 'vont ».

Mont a rae a gammedoù bras, gant he fanerad pe he zavañjerad, he fenn sonn, prest da welout traoù kuzh ; war-du ne vern pelec'h. Ur wech graet ar souezhadenn, ne chome ket da lugudiñ en tiez, c'hoant ganti « mont » adarre — nemet he doa amzer, koulskoude da gontañ pezh a oa c'hoarvezet en he ziegezh. Atav e c'hoarveze un dra bennak dezho — ken niverus e oant, ha ken taer. Atav o doa torret ur gador pe ziv — hag unan anezho a oa marv, ha dres d'ar poent-se an holl o doa gellet gwelout ur goulm o tont dre ar prenestr digor, o treiñ tro-dro



d'ar gwele a-raok nijal kuit — ha kement a vurzhudoù all, a ziskoueze mat e c'helle ne vern petra c'hoarvezout en tiegezh-se, ne vern petra, da ne vern pegoulz.

A-raok mervel sioul ha dereat, evel m'en doa bevet, e lavaras an tad-kozh da Nenn : Morse n'on bet enoeet ganeoc'h, Mari. Ha Nenn a ruzias, souezhet d'he zro.

*Prezegenn graet e Roazhon-Breizh*
*d'an 19 Kerzu 1942*

# LANDREGER

gant KERVERZIOU

War ar beg-douar uhel a zo e kember ar Yeodi hag ar Gindi, emañ kêr Landreger, gronnet he ziez kozh en dro da dour uhel mistr hec'h iliz-veur brudet.

Pa zegouezhit e Landreger dre hent Priel eo e c'hellit ar gwellañ teurel ur sell war gêr a-bezh. Alese e teu anat deoc'h ez eo Landreger unan eus ar c'hêrioù bihan-se, anezhe ur gumun vihan hep maezioù, koulz lavarout, bodet he foblañs tro-war-dro d'ar c'hloc'hdi, ur boblañs a varc'hadourion hag a vicherourion a vev eus ar foarioù hag eus ar marc'hadoù. Gwechall ne oant ket dister, gwir gêriou bihan e oant ; hiziv n'int mui ken nemet bourc'hioù bras. Mirout a reont, avat, un doare noblañs diwar vrud an amzer dremenet.

Kement-mañ a santer spis-mat e Landreger, e-lec'h ma fonn tiez kozh an dud uhel hag ar vourc'hizien binvidik, straed Kolvest, e-lec'h emaon bet o chom e-barzh ti an « tri Alvokad », straed ar Porzh, houmañ o tiboufañ war ar c'hae etre daou vaner uhel reut evel tourioù ur c'hastell-kreñv. Hag a-hed



ar straedoù-se, sioul, kamm-digamm, war-ziribin war-du ar porzhig-mor, e klever a bep eil trouz binvioù ar vicherourien pe hiboud pedennoù al leanezed en o c'houentoù, niverus c'hoazh er gêr santel-mañ.

Rak ma 'z eo Landreger ur greizenn a bouez evit ar c'henwerzh, — berv ha buhez a vez d'ar merc'her gant ar marc'had war ar blasenn dirak an Iliz-Veur, e-kreiz kêr, — bez' eo ivez ur greizenn a birc'hirinerezh hollvrudet e Breizh hag en Europa. Ha n'eo ket en abeg da Dudwal, ar manac'h breizhat a zeuas er 6-et kantved da ziazezañ amañ un eskopti nevez ; ha koulskoude e lavarer e voe anvet ar manac'h santel da Bab e Rom, alese e lesanv a Babu, miret e meur a anv-lec'h. En abeg da Sant Erwan Helouri eo e teuer e Landreger da bediñ Tad ar Beorien ha Difenner ar Gwir eus pevar c'horn ar bed. Pep Breton mat a zo aet ur wech d'an nebeutañ da bardon Sant Paeron Breizh, d'an 19 a viz mae, un dreist a bardon, a ziroll ur froudad gwenn a goefoù hag a jubileoù eus kreiz kêr betek ar Minic'hi, parrez c'henidik ar Sant.

War atiz S. Erwan eo e voe kroget da sevel nev an iliz-veur e 1290. Ouzhpenn kant vloaz e oa dija ma oa savet kazel hanternoz ar groazenn-iliz hag an tour romanek a zo a-ziouti. A-drugarez da brezegennoù S. Erwan, ha da wrez e garantez, e voe kavet arc'hant a-walc'h evit ar mell labour-se. Met ne oa ket echu an iliz pa varvas ar sant e 1303, ha gant ar Brezel Kant-Vloaz o ren damc'houde, ne vo peurechuet an iliz-veur nemet er 15-vet kantved. Hag an tour bras a voe peursavet e 1785 hepken.

Dre m'eo bet savet e mareadoù disheñvel he deus iliz Landreger muioc'h a gaerder hag a gened. Da'm

meno ez eo hi kaerañ ha koantañ iliz-veur a zo e Breizh, gant he zri c'hloc'hdi, an nor-dal eeun hag ar prenestr bras flamminek diouzh ar c'hreisteiz dindan an tour-bras, an talbenn dantelezhek diouzh tu ar c'huzh-heol gant e zor-borched don hag ar garidoù a red goude-se tro-dro da nev an iliz. Diabarzh an iliz a zo ken brav all, nemet ne garan ket kalz maen-marbr re wenn bez-meur S. Erwan. Kalz fromusoc'h eo, dres e-kichen, ar werennoù livet nevez, kinniget gant an alvokaded eus holl vroioù Europa, ha skultaduriou prenn aoter ar Sakramant meulet ra vezo. Aokempennet eo bet bolzioù ha mogerioù an iliz aketus ha skiantek, dindan renerezh fur an Ao. Person, ha war un dro adaozet kinkladur an aoterioù, nevesaet en doare kaer ha plaen an tadoù Beneadiz. Pa 'z eer e-barzh dre borched ar c'huzh-heol e vezer souezhet gant un arvest a vraster, a vank da ilizoù all 'zo, brudetoc'h eget houmañ koulskoude.

A-dreñv d'an iliz-veur, ur c'hloastr a guzh e waregadoù mistr eus ar XV-vet kantved e skeud tour romanek an hanternoz. Eno e felle da Ernest Renan, ganet e Landreger eñ ivez, bezañ beziet... N'eo ket bet roet e c'hoant diwezhañ d'ar skrivagner bras, ha gwashañ zo, ez eus bet savet dezhañ un delwenn vil ha disneuz... Met eñvor ar Prederour a chom bev daoust d'an dismegañs-se : ur C'helt e voe, ur gwir Vrezhon a spered, hep rat dezhañ marteze, ha daoust dezhañ komz galleg... Dres evel ma reas ivez Anatol ar Braz, ar barzh bras a gousk e gousk diwezhañ damdost, er c'hoadig a gaver a-hed grav ar Gindi, pa saver e kêr eus ar Pont-Du.

Mar deo brudet anvioù S. Erwan, Renan hag Ar Braz, unan all a zo nebeutoc'h brudet, ha koulskoude



anv un den eo hag a dalv ar boan soñjal ennañ : gant Yann Kalvez eo e voe moulet, e 1499, kentañ geriadur brezhonek a voe lakaet dindan ar wask, ar « c'h- *Catoticon* », brezhonek, latin ha gallek. Kentañ levr moulet e Breizh a voe moulet e Landreger ivez, levr « Kustumoù Breizh », e galleg, e 1481. Ha se bloavezhioù a-raok ma voe tiez moulerezh e Bourdel, e Roazhon, e Naoned, e Tour...

Evel d'an holl gêrioù war un aber, ez eus ur porzh-mor e Landreger, ur porzhig bihan war ar Yeodi. Ar bagoù a sav gant ar stêr n'eont ket pelloc'h daoust ma sav ar mare betek Ar Roc'h. Met naoz an div stêr, en tu all d'ar Pont Du ha Pont Kanada a zo strobet gant lec'hid ha n'eus nemet kanodoù bihan a gement a c'hellfe mont pelloc'h. Traezh, goumon, degaset gant ar « frikerion-granked », glaou eus Kaerdiz ha simant eus Boulogn, degaset gant goueletinier, setu pennañ marc'hadourezhioù a zeu da Landreger... Nebeut a dra, evel ma welit ; peadra koulskoude da zivorfilañ kêr, evel ma kane Ar Braz :

Hag ar gêr vihan voredet,
Kemper, Pontrev pe Landreger,
a zihun, evel ma savje
ar vuhez enni gant ar mor...

War vord aber an div sterig unanet e kaver toull Ifern Plougouskant, par da hini Plogov, ha kêriadennig ar Roc'h-Velen, ma teue kabitened Pleuvihan da deurel an eor a-dal dezhi, e-pad 24 eur, da bokat d'o gwreg ur wech c'hoazh a-raok loc'hañ... Met an dramañ a zo un istor all, a vo kontet deoc'h ur wech all.

*Prezegenn graet e Roazhon-Breizh*
*d'an 28 Du 1942*

# LEZARDREV

gant KERVERZIOU

Pa oan bugel, e oa evidon bepred ur blijadur nevez
mont war droad, meur a wech er bloaz, eus Pempoull
da Lezardrev. Goude kimiadiñ diouzh ar gêr c'heni-
dik a-ziwar grav Pennkrec'h, — alese hoc'h eus spi
war kêr a-bezh ha war ar pleg-mor en e led, — e
kerzhemp e-pad un hanter-eur evit adkavout, e
chapel Kergrist hag a-ziwar ar pont-orjal, gwelvaoù
nevez dispar. Eus Kergrist e weled bourc'h Lezar-
drev, tamolodet e pleg ar stêr, hag e klaskemp, e-
touez tropell an toennoù, an hini m'edomp o vont.
Hag a-ziwar ar pont ! neuze e oa c'hoazh ar pont
kozh e leurenn goad, kalz mistroc'h gant e bevar
filer maen eget ar pont nevez metalek holl a zo bet
savet da reiñ tremen d'an hent-houarn. Ac'halese,
mar deo sac'het ar sell diouzh tu an hanternoz gant
ar vourc'h war he beg-douar, a skoach an aber, ez
eus, diouzh ar c'hreisteiz, digor ec'hon al Ledanoù,
e-lec'h ma led dourioù ar stêr da vare ar gourlanv en
ul lennad sioul a vohera, ouzhpenn 1500 metr treuz
dezhañ, bevennet en Traoñ gant uhelennoù koadek
Lanserv e Plourivo ; aze, er c'hoadoù pin-se, eo e
voe trec'het, flastret ha distrujet an armeadoù North-
men deut da breizata en hor bro, ha stlapet, beuzet e
Toull ar C'hwiled gant brec'h dir hon Dug mat Alan
Barvek.



Toullet eo bet he naoz gant ar stêr a-dreuz d'an
tornaod kragoù-se er Roc'h-Jegu, e-lec'h m'emañ ur
c'hastell kozh oc'h ober gward alav war ur vroad
lanneier garv er reter, hag er c'hornog war gom-
pezenn uhel Bro-Dreger, an tamm anezhi a zo oc'h
ober al « ledenez » etre an Trev hag ar Yeodi.

Tra gurius, a lavar deomp an douaroniourion, an
aridennad-se a uhelennoù krag a zo evit gwir an
hevelep hini a ya d'ober tornaodoù ribl kreistezel
pleg-mor Pempoull, hag ar begig-douar roc'hellek a
ro diazez da lostoù ar pont-orjal, gwintet a-us d'an
60 metrad treuz a zo amañ d'ar stêr, a vije ivez an
hevelep hini ha re ar biz mein kalet-se a droc'h e
daou lenn-vor Pempoull e Gilbenn. Goude bezañ
graet tro ur penn-douar all, anvet an Arvor, diouzhtu
war-lerc'h ar pont, e ledana ar stêr adarre da ouzh-
penn 500 metrad treuz, hag eno eo emañ porzhig-
mor Lezardrev. Al ledanenn-vihan-mañ a zo serret
gant mulgul Kermengi ; en tu-hont da hemañ ez eus
un trede ledanenn, furmet adarre etre div vandennad
rec'hier kalet ledet eus ar reter d'ar c'hornog, serret
en hanternoz gant mulgul Bodig, a-zioutañ tour kar-
rezek an tour-tan. Pelloc'h, o lezel a-zehou porzh-
grilheta Logivi, ez eo an aber, strobet gant ur boul-
trennad inizi ha pennoù-roc'h etre Briad hag ervenn
an Talberz. Eno, en enez Modez, ma furchemp mat,
e kavfemp diboan kelloù unan eus kentañ manatioù
bet savet gwechall-gozh war zouar Breizh gant me-
nec'h Breizh-Veur, amañ gant Sant Maodez ha pel-
loc'hik gant Sant Budok.

Deomp er vourc'h. Souezhet omp ouzh he c'havout
ken dister evit pennlec'h ur c'hanton, dreist-holl ma
keñveriomp gant an daou bennlec'h tostañ, Pempoull



9

ha Landreger, hag a zo anezho kèrioù bihan. Perak, nemet m'eo chomet kanton Lezardrev ur vro a labour-douar, ur vroad a gouerion dilorc'h ; daoust dezho bezañ pinvidikaet kalz abaoe un 50 vloaz bennak gant an avaloù-douar prim, n'o deus ket klasket sevel a-us d'o renk evel juloded kanton Kastell-Paol ; evel ma lavar C. Vallaux : « pinvidikoc'h eget labourerion-douar all Bro-Dreger, labourerion-douar Lezardrev n'int ket disheñvel diouto nag en o buhezegezh, nag en o doareoù-bevañ ». Lakomp marteze ez eus er mereurioù bras arouezioù pinvidigezh, ur piano amañ, un ardivink radio aze, setu holl.

Strollet eo ar vourc'h en-dro d'ur blasenn vras hirgarrezek, ouzh he fenn an iliz kozh, kozh-tre zoken, hogen hep netra a dalvoudegezh e-keñver an arz pe studi an traoù kozh. Evel brec'hioù, he deus ar gêrig fabourzioù bihan war-du Pempoull, rak amañ e kaver ar c'hroazhent a sko etrezek Landreger a-raok bezañ deut da blasenn ar vourc'h, hag eno e tremen an darnvuiañ eus monedone ar c'hirri hag ar c'hirritan ; war-du Pleuveur, war an hent kozh, e traoniennig Traou-an-Dour, am eus soñj mat anezhi, rak eno e leskis va c'hentañ kentelioù brezhoneg bev ugent vloaz ' zo, gant goapadennoù ar c'hannerezed tro-dro d'ar poull-kannañ, pa glaske ar gêriz vihan e oamp me ha va breudeur distagañ outo ur ger tregeriek bennak ; war-du ar porzh, erfin, e Traou-ar-Stang, e-lec'h ma tiskenner dre ur straedig serz awalc'h evit adkrapat ken serz all en tu all d'an draonienn etrezek Kernu pe Kermengi. Eno e teu d'en em goll en Trev ar wazhig a zoure poull-kannañ Traou-an-Dour, hag en oufig-se, puchet izel e skeud ar vered ha penn an iliz, eo emañ ar porzh, — o, ur



porzhig eeun-meurbet, anezhañ hepken ur c'hae berr hag ur sav-mein a zo outañ ur c'hal evit ar gobiri deut gant traezh ha mein-ben, hag en amzer ma oa c'hoazh anezho ur weletenn pe un dundee bep an amzer. Un dra hoalus evidomp krennarded e oa park ar balizennoù, e-kichen ar porzh, balizennoù hir pe greun, en o gourvez evel ramzed dilabour ha didalvez : Lezardrev a oa porzh-stag ur lestrig-balizenner rak niverus dreist-kont eo ar c'herreg hag ar skoselloù war aodoù Bro-Dreger ha bez' ez eus ivez tourioùtan e-kreiz ar mor da weladenniñ: Ar C'haeoù, ar Jentilez, Roc'h-Douvr... Bez' e oa ivez en tu all d'ar stêr, un doare porzhig-brezel, gant kazarnioù divalav a-us d'ur c'hae-prenn savet en dour don ; dibaot gwech e teue listri-brezel eno,. rak diaes-tre e oa mont ebarzh an aber, — gwelet em eus ur wech pe ziv daou pe dri lestr-tarzher pe listri-spluj, — hogen eoriet da viken dirak ar c'hae-peulioù e oa ur c'houc'h kozh diwern, ar « Rhin », oc'h ober gward hiraezhus...

War ar c'hae, e oa kaozeadennoù hir etre va zad pe va eontr ha martoloded distro d'ar gêr pe war o leve, pe neuze c'hoari-bouloù e ti Tomaz pe Gement, tra ma oa ar ganfarded vihan o redek bro dre ar c'hoadoù pin, da galfichat bagoù bihan e rusk, pe war an aod o neuñviñ, pe o kankreta, pe zoken o klask morgazhed bihan en toulloù-roc'h diouzh kostez ar C'hlujuri...

An holl eñvorioù-se a amzer-vak hag a frankiz laouen eo am stag ouzh ar vourc'hig vihan-mañ, muioc'h marteze eget ouzh ne vern pe gêrig all eus Breizh, hag am lakaas da gomz ouzhoc'h hiziv diwar he fenn.

KERVERZIOU.

*Prezegenn graet e Roazhon-Breizh d'ar 26 Kerzu 1942*

Studiadenn diwar-benn an testamantou.

# GRIT HO TESTAMANT

gant JORJ TANGI

Mab-den a zle, a-raok mervel, lodenniñ e beadra etre an dud a gar ar muiañ : gwreg, bugale, tad ha mamm, kerent pe estrenion. — An dra-mañ a zo un dra mat-kenañ d'ober. Nag a intañv, nag a intañvez divugel, gwasket adalek marv o fried gant hered digar, n'am eus ket gwelet o hirvoudiñ war-lerc'h ar re-mañ, hag o lavarout : « M'am bije gouvezet, hor bije graet etrezomp hon-daou ur baperenn evit reiñ d'an diwezhañ bev an holl vadoù a vanje war-lerc'h ar c'hentañ marv ! » Evel-se en dije bet ar peoc'h hag ar sioulded. Siouazh dezhañ !... re ziwezhat e oa chomet.

C'hoarvezet ez eus bet ganin ivez, div pe deir gwech, bezañ galvet da vont d'ober testamant un den klañv. Pa 'z erruen e ti ar c'hlañvour, e veze hemañ war e dremenvan. N'hellen, evel just, ober netra, rak an testamanter a rank lavarout e sonjezonoù, sklaer ha fraez, d'an noter dirak testoù. Re ziwezhat e oan galvet : un den toc'hor n'hell ket testamantiñ.

Nag a dabut, nag a c'hlac'har, am eus gwelet ivez war-lerc'h marv un den n'en doa ket soñjet lodenniñ e herezh a-raok mervel ! Dalc'hit soñj, lenne-



rion, e c'hell kalz a drubuilhoù bezañ pellaet diouzh an dud a garit gant un tammig paperenn, graet d'ar c'houlz, ha graet mat. Grit eta adalek hiziv, ma n'hoc'h eus ket graet c'hoazh, ho testamant. Ne lavarit ket evel darn : « Yaouank on c'hoazh, ha yac'h-pesk. Amzer a zo da soñjal er marv. Diwezhatoc'h e rin va zestamant ». Siouazh ! ar marv prim, pe ur c'hleñved bras, a vir ouzh an den, a-wechoù, a ober kement-se.

Penaos ober ho testamant ? Daou zoare a zo. An hini kentañ : mont da gaout an noter ha diskleriañ dezhañ ho c'hoant. Hemañ a ray deoc'h an testamant noteriet pe voutin. Ne gomzin ket amañ eus stumm an testamant-se : re hir e vefe va c'haoz.

An eil doare a zo ober c'hwi hoc'h-unan ho testamant. Aes eo hen ober. Ne ranker, hervez al lezenn, nemet gouzout skrivañ. An testamant graet en doare-mañ a zo anvet « testamant diwar zorn testamanter ». Evit kaout talvoudegezh, an testamant-mañ a rank bezañ *skrivet penn-da-benn, amzeriet ha sinet*, gant an hini her gra. Gellout a c'hell bezañ graet war n'eus forzh peseurt paper-timbr a zaou skoed, abalamour ez eo kaletoc'h eget ar paper boutin, hag evit mirout a baeañ un dell-gastiz, diwezhatoc'h, pa vezo kaieret, goude marv an testamanter.

An testamant-mañ a c'hell bezañ skrivet e brezhoneg. Doktored al lezenn (Planiol, levr-studi war droejoù mab-den, T. 3, N° 1688 bis, rannbennad diwezhañ ; Baudry Lacoutinerie, hevelep levr, T. 3, N° 1100 ; Savatier, studiadenn war kelaouenn noteriel « Defrênois », art. 28918), ha doktored an noterezh, (Defrênois, levr-studi an noterezh, T. 2, N° 4420 ; Amiaud, hevelep levr, T. 5, pajenn 208, N° 12 ;

Maguet, levr studierion war an noterezh, T. 1, N° 561) a zo holl a-du evit lavarout e c'hell an testamant diwar zorn testamanter bezañ skrivet e ne vern pe yezh. Skrivit eta ho testamant e brezhoneg ! Taolit evezh, avat, da skrivañ fraez ; n'implijit nemet gerioù a bouez, anavezet mat o zalvoudegezh ha dibabet e-touez gerioù degemeret gant Breuriezh Veur ar Brezhoneg. Mar lavaran deoc'h skrivañ ho testamant e brezhoneg ez eo : da gentañ, dre garantez ouzh hor yezh karet, a zle pep Breizhad implij atav hag e pep lec'h ; d'an eil, evit rediañ lezioù-barn Breizh d'ober anaoudegezh gant ar brezhoneg, rak an testamant diwar zorn testamanter a rank bezañ kaset da Bennrener Lez-varn pastell-vro annezlec'h an testamanter, ar c'hentañ ar gwellañ, goude marv hemañ.

Evit sikour ac'hanoc'h d'ober ho testamant brezhonek, setu amañ da heul ur skouer evit an ezhommoù ar muiañ boutin.

* *
* *

## SKOUERIOU

### Skouer gentañ

*Hemañ eo va zestamant.*

*Reiñ a ran da Soaz ar Jaoz, va gwreg, o chom ganin e Pempoull, va holl beadra : glad ha leve, arc'hant, paper-leve, hag all... a chomo war va lerc'h. Houmañ a vezo, eta, va laeziadez war va holl vadoù hag a vo perc'henn dezho adalek va marv.*



*Dispenn a ran an holl destamantoù graet ganin araok hemañ.*

*E Pempoull, an ........ a viz gwengolo 1942*

*Yann ar Bleiz*

### Eil skouer

*Hemañ eo va zestamant.*

*Reiñ a ran da Von an Troker, va gwreg, o chom ganin e Ploueg-ar-Mor, e-pad he buhez, ar barr (pe frouezh) diwar va holl beadra : glad ha leve, arc'hant, paper arc'hant, hag all... a chomo war va lerc'h. Ar frouezh-mañ a vezo d'am gwreg adalek va marv. Houmañ ne vo ket ret dezhi reiñ kred, nag ober implij ebet. Hogen invantor a ranko da ober.*

*Terriñ a ran an holl destamantoù graet ganin araok hemañ.*

*E Ploueg-ar-Mor, ar ...... a viz gouhere 1942*

*Fanch al Lay*

### Teirvet skouer

*Setu amañ va zestamant.*

*Reiñ a ran d'am pried, Job an Anton, o chom ganin e Hengoad, va holl beadra : glad ha leve, arc'hant, paper-arc'hant, paper-leve, hag all... a chomo war va lerc'h. Hemañ a vo, eta, va laeziad war va holl vadoù, hag a vo perc'henn dezho-holl adalek va marv.*

*Ma teu hor bugale, pe unan anezho, da c'houlenn bihanaat talvoudegezh al legad am eus graet uheloc'h d'am pried, en devezo hemañ ar brasañ kementad a c'hell ar priedoù reiñ an eil d'egile hervez al lezenn,*

*ken evel barr (pe frouezh), ken evel perc'henniezh.*

*Dispenn a ran an holl destamantoù graet ganin a-raok hemañ.*

*E Hengoad, an ........ a viz Here 1942*

*Kato Philipot.*

### PEDERVET SKOUER

*Hemañ eo va zestamant.*

*Reiñ a ran da Yann ar Bleiz, va fried, o chom ganin e Keriti :*

a) *Va holl arc'hant, paper-leve, arrebeuri, hag all, en ur ger, va holl beadra nemet va glad ;*

b) *Ar barr (pe ar frouezh) hepken, e-pad e vuhez, diwar va holl c'hlad a vezin perc'henn anezhañ da zeiz va marv ;*

*Va fried a vo perc'henn, eta, eus va arc'hant, paper-leve, arrebeuri, hag all... hag en devo ar barr (pe frouezh) diwar va glad adalek deiz va marv.*

*Dispenn a ran an holl destamantoù graet ganin a-raok hemañ.*

*Keriti, an ........ a viz Here 1942*

*Mari-Job Kerautret*

### PEMPVET SKOUER

*Setu amañ va zestamant.*

*Reiñ a ran :*

1. *da Fanch ar Pab, va mevel, o chom ganin e Plourivo, e testeni va anaoudegezh vat, dek mil lur,*

2. *da Janed an Nedeleg, va matezh, o chom ganin ivez e Plourivo, an holl arrebeuri a vo, da zeiz va marv, en he c'hambr, a zo an hini gentañ, war an tu dehou, eus kentañ solier va zi.*

3. *da Gato Kalvez, va nizez, o chom e Plouc'ha, va holl arc'hant nemet ar re am eus roet da Fañch ar Pab, va faper-leve, va holl arrebeuri nemet ar re roet da Janed an Nedeleg, hag an holl beadra a vin perc'henn da zeiz va marv, nemet va glad, avat, a roan evel-hen :*

4. *da Yeun ar C'here, va niz, o chom e Lezardrev, va mereuri dalc'het gantañ, anvet « Run ar Roz », evel m'emañ.*

5. *d'am c'hoar, Gwenola Ruzig, gwreg da Lomm ar Rouz, martolod o chom e Plouvouskan, va holl c'hlad e parrezioù Priel, Plouvouskan ha Minic'hi, douaroù, mereurioù hag all...*

6. *ha d'am filhorez, Mona Denes, o chom gant he zad, Job Denes, martolod e Tredarzeg, va holl c'hlad all.*

*Terriñ a ran an holl destamantoù graet ganin a-raok hemañ.*

*Plourio, an ........ a viz Here 1942*

*Yeun ar Ruzig*

*

* *

## REOLENNOU DA HEUILH GOUDE MARV AN TESTAMANTER

1° Ret eo kas, ar c'hentañ ar gwellañ, an testamant da Bennrener lez-varn pastell-vro annezlec'h an testamanter. Mar deo siellet an testamant, e vo disiel-

let gant ar Pennrener. E zezrevelliñ a raio ivez hag aozañ ur skrid-danevell eus kement-se, goude bezañ lavaret da be noter e ranko bezañ fiziet an testamant ;

2° An noter a savo ar skrid-fiziadur hag a gaso an testamant gant ar skrid-se da vurev-kaieridigezh e gorn-bro evit ma vezo kaieret ;

3° Ma ne van bugel ebet, na tad na mamm na kerent-kozh, war-lerc'h an testamanter, ha mar deo ul legad war e holl vadoù en deus graet, e ranko al laeziad bezañ lakaet da berc'henn e legad dre ar skrid-aotre roet gant Pennrener lez-varn pastell-vro annezlec'h an testamanter ;

4° Mar deo ul legad prevez en deus graet an testamanter, pe ma n'en deus roet nemet ul lodenn hepken eus e bendra, e ranko al laeziad goulenn bezañ kaset da berc'henn e legad digant kerent tostañ (bugel, tad pe vamm, pe gerent-kozh) an testamanter. Ma n'en deus hemañ karr-tost ebet, al laeziad a ranko ober an hevelep goulenn digant al laeziad war an holl vadoù, ma vez meneget hemañ, pe, ma n'eus laeziad ebet war an holl vadoù, digant kerent-tostañ pe hered an testamanter.

*an 22 a viz Here 1942*

*Danevellskrid lennet*
*e Kendalc'h ar Framm Keltiek*
*miz Du 1942*



ROPERZH AR MASON

# BOUDONIEZH

*Pennabeyoù hollek*
*pep prederouriezh.*

Skrivet em eus e 1935, en dastumadenn wenedek *Dihunamb,* ur voudoniezh verr. Feuket e oa bet neuze un nebeud tud e Breizh, o welout traoù ken uhel displeget e gwenedeg hepken. Peogwir emañ bremañ unvanet ez wir ar brezhoneg, gant ar plas a enor a oa dleet da lavar Kalloc'h, ez adskrivan ma boudoniezh e yezh an holl, ledanoc'h ar breutaennoù anezhi eget re an hini gentañ. O lenn al labour-mañ e welo an holl pegen duac'h eo hor yezh vrezhonek da zisplegañ, gwell c'hoazh eget al latin, arlivioù moanañ ar brederouriezh.

Evel ma skriven neuze e-barzh ur c'hentskrid berr, emañ ar voudoniezh-mañ diazezet war bennabegoù Sant Tomaz Akwin, ar re a vez graet anezhe alies *pennabegoù naturel spered mab-den.*

Mar dint deuet er-maez a labour kozh prederourion Hellaz, adaozet e latin gant ijin-dreist ur manac'h italiat, emaint dizalc'h groñs en o derc'h diouzh santerezh pep gouenn, evel m'emañ dizalc'h ivez pennabegoù ar jedoniezh, evit bout int savet da gentañ gant Ejiptiz, Gresianed, Indeziz hag Arabed.

Gouzout a ran ne deo ket ken eeun pennabegoù ar voudoniezh ha re ar jedoniezh, daoust d'ar re-se bout e gwirionez mammenn ar re-mañ (1). Re wan eo hor spered d'al liesañ ha re dechet hor youl da zegemer hepken ar gwirionezioù a glot gant hor c'hredennoù. Ur ouiziegezh wir eo neoazh ar voudoniezh, seul wech ma klask hepken pennabegoù retañ ar brederouriezh, en ur lezel holl ar pezh a sell modoù diforc'h ar sevenadur.

Evidomp-ni Breizhiz ec'h eus hep mar ur brederouriezh keltiek, pa vez kemeret ar ger prederouriezh en e ster ledan, a sell war un dro ar ouiziegezh hag arz ar vuhez, ar pezh a vez anvet gant ar C'hermaned : *Lebensanschauung.*

Ar voudoniezh a glaskomp displegañ amañ a vez e pep lec'h hag e pep yezh diazez sonn an holl brederouriezhoù, ar pezh a zo ret da bep meiz yac'h evit diwall diouzh hentoù riskus an amoedaj hag ar follentez. Evel-se emañ bet degemeret gant an Iliz katolik e-giz furnezh vuiañ-karet. Ganti e c'hellimp sevel ur brederouriezh keltiek rik a vo *diforc'h* diouzh ar furnezhioù arall hep bout *a-enep* dezhe. Gellout a raimp dre skouer reiñ en hon temz-spered breizhek muioc'h a lusk d'ar fiñv eget ma roimp d'an diskuizh, muioc'h a bouez d'an traoù fetis eget d'ar re difetis. Frankiz ar vuhez eo kement-se. Met ne lezimp ket, e sigur kreñvaat an temz-mañ, d'en em silañ er voudoniezh menozioù seurt gant hini an *Dont trec'h d'ar Boud*, soloni ur brederouriezh war ziskar ha n' he deus, evel ma welimp pelloc'h, ster ebet (2).

Ul labour ag an dibab a zo war ar stern e Bro-Indez, a-c'houde m'o deus kroget misionerion gatolik a zo e savadur ur furnezh indezat a vehe feal war un dro da voudoniezh Sant Tomaz (hep he gwiskamant latin) ha da sevenadur ar *Vedanta*, hervez henc'hizioù koshañ spered ar vro.

Setu an hent fur ha reizh da heuliañ, e Breizh evel e lec'h arall, an hini a ziforc'h mat lezennoù hollek spered mab-den diouzh troioù disheñvel ar gouennoù.

R. AR MASON.

(1) Hen diskouezet em eus em studiadenn anvet *Anien an niveroù.*

(2) Techet eo d'ar fazioù seurt-se ar re filmet gant al lennegezh ha n'o deus ket darempredet ar gouiziegezhioù real.

## TAOLENN



## I. — AR MENOZ HAG AN TRAOU

1. Gant *skiantoù* ar c'horf e tizhomp an traoù hervez *santadoù* ha *skeudennoù* ; santadoù pa welomp, pa glevomp, pa santomp an traoù ; skeudennoù p' adsavomp en hor faltazi santadoù tremenet, pa faltaziomp an traoù.

Gant ar meiz e tizhomp an traoù hervez *menoziou* evit soñjal enne, evit gouzout ar pezh a jaoj oute hag ar pezh na jaoj ket, evit poellata war o divout.

Diforc'h-groñs eo ar menozioù diouzh ar santadoù hag ar skeudennoù. *Hollek* eo ar menoz hag *hiniennel* ar skeudenn. Pa faltaziomp un dra bennak e welomp en hor faltazi un dra hiniennel, heñvel ouzh re ar *gwirvoud*. Ar vag a zo faltaziet a zo bihan pe vras, ur wern he deus pe ur siminal. Pa soñjomp e menoz ar vag, evit lavarout dre skouer emañ ment an dour dalc'het ganti ken pounner hag ar vag hec'h-unan, e savomp un dra hollek n'en deus mui ez rel na siminalioù na gwerni, menoz ar vag a jaoj ouzh pep benveg hag a c'hell kas traoù war an dour. *Hollek* a vez graet anezhañ, peogwir e jaoj menoz ar vag ouzh *holl* ar bigi. *Difetis* a vez anvet ivez ar menoz evit displegañ penaos e teu a santadoù fetis hag emañ goude treuzdremmet gant labour dibar ar spered (*meiz-graer*).

2. Peogwir emañ *hiniennel* gwirvoud pep tra, penaos e c'hellomp anaout ez wir un dra bennak gant ur menoz *hollek* ?

Kudenn an holleg eo hounnezh, ur vreutaenn vru-

del en Amzer-grenn. Hervez prederourion skol an *draholleyouriezh*, ar pezh a ziskouez deomp ar menoz ez hollek a zo evel-se er gwirvoud. Gwirvoud pep bag a vez ar vag hollek (Platon, Çankara Acharia, Spinoza, Hegel).

Hervez prederourion skol ar *c'herhollegouriezh*, ar pezh a ziskouez deomp ar menoz ez hollek n'en deus gwirvoud ebet nemet er gerioù. Bout ez eus bigi er gwirvoud. Ar vag ne deo nemet an anv kumun roet dezhe ; (Occam, Hobes, Locke, Berkeley, Hume, Stuart Mill, Spencer, Bergson, Brunschwicg). Hervez Aristotelez ha Sant Tomaz Akwin emañ gwirionez ha fazi gant an daou rummad. Ret eo diforc'h ar menoz diouzh e vod bezoud : *ez hollek* pe *ez hiniennel*. Ar pezh a ziskouez deomp ar menoz ez hollek n'en deus ar bezoud ez *hollek* nemet er spered. Eñ en deus ar bezoud ez *hiniennel* er gwirvoud, e-barzh an traoù. Bout ez eus ez wir ur vag hollek a vez kavet ez hiniennel er vag-mañ hag er vag-se, met n'he c'haver ez hollek nemet er spered. *Meizhollegouriezh* a vez grael a-lies a gelennadurezh Sant Tomaz. Ret-groñs eo evit disoc'h gant kudenn gwirionez ar ouiziegezh.

3. Er *meizreizherezh* e vez studiet penaos ober ez reizh gant ar menozioù evit tizhout ar wirionez (3). Teir oberiadenn a zo evit ar meiz : ar *sell*, ar *varn*, ar *poell*. Ar sell a laka ar menoz er spered ; ar varn a glask ar pezh a jaoj outañ, ar poell a stag ar barnoù an eil ouzh eben.

4. Pep menoz en deus *astennadur* ha *meizadur*. Astennadur hervez mac'h eus ur yoc'h traoù hinien-

(3) Adaequatio rei et intellectus. — *Klotelezh ar meiz gant an traoù.*



nel a c'hell en em lakaat dindan ar menoz (darnoù a vez graet anezhe, — ar bigi dre skouer), meizadur hervez pinvidigezh ar menoz hollek e-keñver menozioù amezek arall, ar vag dre skouer e-keñver ar c'harr dre-vras (ledanoc'h) hag e keñver ar vag-drelien (strishoc'h).

Ar meizadur eo diazez gwirion ar poell hag a servij da sevel benveg dibar ar meizreizherezh a vez anvet an *deirlavarenn*. Arabat krediñ gant meur a brederour, en amzer-mañ dreist-holl, emañ diazez ar poell en astennadur. Ur fazi tost d'ar c'herhollegouriezh eo kement-se. Ne deo ket yoc'h an darnoù a ra pinvidigezh ar menoz. Pinvidigezh an holleg eo en em astenn war ur yoc'h darnoù, didermen o niver. Ag ar fazi-mañ e teu gouiziegezh aner Russel a vez graet anezhi ar *veizjedoniezh* (4).

5. Pep gouiziegezh he deus un danvez dibar. Studi a ra ar *boud* (pe ar pezh a zo) hervez m'emañ kement-mañ pe gement-se. Ar ventoniezh dre skouer a studi ar boud hervez ar vent anezhañ. Ar *voudoniezh*, — hi a studi ar boud hervez m'emañ ar boud ha netra ken. Emañ enta ar ouiziegezh kentañ e-keñver ar rel, met ar ouiziegezh diwezhañ e-keñver urzh ar spered, a ya ag ar pezh a zo aes d'ar pezh a zo diaes. Ar voudoniezh a zo penn uhel an holl ouiziegezhioù rac'h.

(4) Setu perak ne deo ket mat kemañ ar ger *hollek* evit treiñ al latin *universalis*. *Hollus* a vehe gwell.

## II. — AN ANIEN HAG AR BEZOUD

6. Ar gudenn gentañ a vez lakaet a-zivout ar boud a glask pe draoù a zeu da gentañ d'ar spered, pa sell outañ. Tri eilger a jaoj ouzh ar gudenn-mañ, hervez ma seller ouzh ar pezh a zo e-keñver

e *veizelezh*
e *vezoud* pe e *voudelezh*
e *ober*

Evel-se e kavimp tri diazez ar voudoniezh

*a)* an *anien* a-enep d'ar *bezoud*
*b)* an *derc'h* a-enep d'an *dro*
c) ar *c'haoud* a-enep d'ar *gelloud*

7. Sellomp ouzh un dra hervez m'emañ mat da vout kemeret gant ar spered, hep lavarout war e zivout na ya na nann. Petra a gavomp evel-se ? An *anien* en he ster ledan, da lavarout eo ar pezh hag a zo da gentañ kemeret en un dra gant ar spered (id quod in aliqua re per se primo intelligitur).

Diforc'h eo menoz an anien diouzh menoz ar bezoud, ar pezh a zo er gwirvoud. Rak an hevelep menoz a zo kemeret gant ar spered, pa vez un dra er gwirvoud, er-maez ag ar spered, evel pa vez savet er spered hepken. Ret eo enta diforc'h an anien diouzh ar bezoud.

8. Pa vez kemeret un dra gant ar spered en ul lavarout war e zivout ar pezh a jaoj outañ hag ar pezh na jaoj ket, pa vez *barnet* gant ya pe nann, e kavomp an anien en he ster strizh. *Meni* a vez graet ag an anien strizh.

Meni un dra a zo enta :

*a)* ar pezh a jaoj outañ *da gentañ.*



*b)* Ar vammenn a holl ar pezh a *zo ret dezhañ.*

Meni Yann ne deo ket bout paotr pe vreizhat. Meni Yann a zo bout mab-den rak :

*a)* Bout mab-den a jaoj outañ da gentañ.

*b)* E menoz mab-den e kavomp holl ar pezh a vez ret da Yann (evel en devout un ene speredel, gellout c'hoarzhiñ, mervel, ha c'hoazh).

Lavaromp enta : Meni un dra a zo ar pezh ret ha kentañ a jaoj ouzh an dra-mañ evel mammenn a veizelezh.

9. Spered mab-den a c'hell anaout ar meni, rak ar pezh a zo a vez boued ar meiz, evel ma vez splannder an heol boued al lagad. Micher ar ouiziegezh a zo penn-da-benn enklask ar menioù. Hen anzavet o deus prederourion evel Meyerson, filimet neoazh gant meur a fazi nevez (5). Diaes eo, meur a wech, anaout ar meni, dreist-holl pa eo kuzhet an anien en danvez evel ma welimp pelloc'h.

10. E-barzh ar spered emañ *hollek* ar meni, rak holl ar pezh a chom en hor spered a vev eno en ur stad dreist modoù al lijor hag an amzer. Met er gwirvoud emañ *hiniennel* ar meni hervez giz an traoù o-unan. Neoazh ne deo ket an anien strizh, hervez m'emañ (secundum se) na hollek (abalamour d'an traoù) na hiniennel (abalamour d'ar spered).

11. E-barzh ar gouiziegezhioù ar meni a zo anvet ar *seurt* ha pep menoz ledanoc'h ar *rummad.* Neoazh ne glot ket atav ar pezh a vez anvet ar seurt gant ar meni, dreist-holl el *loenoniezh,* seul wech m'emañ diaes enklask ar meni rik.

*Displeg-ster* un dra a vez ul lavar a zle displegañ ar meni anezhañ.

(5) « Du cheminement de la pensée » gant Meyerson.

## III. — AR GENEZH HAG AN DANVEZ

12. Seul wech m'emañ graet un dra *gant* un dra arall e vez anvet *danvezel* pe *gorfel*. An *danvez* a respont d'an aters *gant petra ?*

Hervez Aristotelez emañ graet an traoù danvezel : Gant danvez,
hervez ur *furm*, ur *stumm*, un *tres*.

Ur vag, dre skouer, a zo graet gant dir, hervez ur stumm seurt-se. Bez' e c'heller lavarout ivez emañ graet gant metal hervez ur stumm resisoc'h. Pa eo lamet an danvez digant ur furm bennak, pa ne deo netra nemet « *ar pezh a reer un dra gantañ* », e vez anvet an *danvez kentañ* ; an danvez diresisañ-holl eo. Ar stumm a glot gantañ a vez ar furm resisañ-holl. Anvet eo ar *stumm-derc'h*.

Stumm-derc'h ar re vev a vez graet anezhañ o *ene*. An danvez hervez m'emañ kempennet gant ar stumm a vez graet anezhañ ar *c'horf*. An danvez-eñ a zo distumm-groñs. Respont a ra hepken d'an aters : gant petra ?

Eveshaomp pegen diforc'h eo menoz an ene hervez Sant Tomaz diouzh soñjennoù Descartes ha pegen duac'h da glotañ war un dro gant kelennadurezh an Iliz ha gant an *eneoniezh* a vremañ (6).

Arabat klask sevel gant diforc'h an danvez hag ar furm, a chom boudoniezh rik ha netra ken, ur gelennadurezh a *naturoniezh* a vehe da geñveriañ ouzh hini an *elfennoù* dre-skouer.

13. Hollek eo meni an traoù danvezel, peogwir e c'hell an hevelep meni jaojiñ ouzh ur yoc'h traoù.

Tud disheñvel an eil diouzh egile, evel Yann ha Herri (Yann zo bras, du e vlev, Herri zo bihan, melen e vlev) o deus neoazh an hevelep meni : tud int. Traoù evel « *bout bras* » « *bout bihan* » « *en devout blev du* » ne zeuont ket ag ar meni. Hervez ar veizelezh ne dint na ret na kentañ. Yann a vehe un den, gwir eo, ma ne vehe ket bras ; met mechal hag eñ a vehe Yann ? Holl an traoù-se o deus enta e Yann ur vammenn a vez anvet ar *genezh*, da lavarout eo ar pezh ret ha kentañ a jaoj ouzh un dra, *hervez m'emañ hiniennel*. An anien hiniennel eo a-enep d'ar meni, d'an anien strizh.

14. Emen emañ gwrizienn ar modoù hiniennel a gomzomp anezhe ?

Peogwir n'o deus ket en dra ur vammenn a veizelezh evel ar modoù meniel, ret eo deomp lavarout n'he deus o gwrizienn meizelezh ebet. Meizus ha splann eo neoazh d'ar spered ar boud hervez m'emañ. N'hell bout gwrizienn ar genezh nemet en dra-hont, hep stumm ebet, a anver an danvez kentañ.

An eneoù ne dint disheñvel an eil diouzh egile nemet abalamour d'an danvez a gempennont. An aeled, an niveroù hag a zo traoù speredel, hep danvez, o deus pep unan ur meni, ken disheñvel an eil ouzh egile evel m'eo disheñvel meni ar jav diouzh meni ar golvan. Evite ne deo ket diforc'h ar genezh diouzh ar meni a zo neuze hiniennel.

15. Soñjomp e menozioù evel : korf, aneval, den,

(6) Kelennadurezh an Iliz a glot ar muiañ gant eneoniezh Sant Tomaz a sell ar Marv hag an Dasorc'h. Descartes a rae gant ar c'horf un aneval gwirion ha gant an ene ur spered distag diouzh ar c'horf, ar pezh n'hell displegañ nag orin ar menozioù na kleñvedoù ar spered. Lennit a-zivout an eneoniezh « L'homme cet inconnu » gant an D. Carrel, a-enep fazi Descartes.

Breizhad, Herri. Pep aneval a zo ur c'horf, pep den a zo un aneval, pep Breizhad a zo un den, Herri a zo ur Breizhad, met pep korf ne deo ket un aneval, pep aneval ne deo ket un den, pep den ne deo ket ur Breizhad ha pep Breizhad ne deo ket Herri. Korf, aneval a zo modoù Herri deuet ag e veni, met bout ez eus modoù arall en e veni. Bout den a zo meni Herri. Breizhad a zo ur mod deuet ag ar genezh hag en deus e wrizienn e danvez kentañ Herri.

N'heller ket kavout evit menozioù seurt gant ar re-se merkoù meizus ha splann, daoust dezhe bout gwirion. Setu perak ez eus meur a varteze e skiantoù ar ouenn, dre skouer.

16. Gwelet hon eus dija e jaoj ar ger anien war un dro ouzh ar meni hag ouzh ar genezh. Respont a ra atav d'an aters : petra eo ?



## IV. — AN DERC'H HAG AN DRO

17. Sellomp bremañ ouzh an traoù hervez m'emaint er gwirvoud, hervez o *bezoud* pe *voudelezh*.

Ar pezh a zeu da gentañ d'hor spered e-keñver ar voudelezh eo soñjenn *ar re a zo*. Herri, ar c'hi-mañ, an evn-mañ, a zo traoù ar gwirvoud hag o deus ar bezoud. Ar voudelezh o deus abalamour d'*abegoù* stank, met int a zo *dre* o genezh, *dreze-int o-unan* (ens per se existens). Un dra seurt gant hennezh a vez anvet un *hiniein*. *Gour* a lavarer ivez, evit ar re speredel. Skoueriou : Hiniein ur maen, hiniein ur c'hi, gour Herri, gour Doue an Tad.

18. Ret eo diforc'h groñs menoz an hiniein (pe ar gour) a respont d'an aters *piv eo ?* diouzh hini ar genezh a respont d'an aters *petra eo ?*

Ma ne deus tra e Herri na gaver ket en e c'henezh, emañ neoazh Herri-eñ un hiniein echu n'en deus ar bezoud e pep lec'h nemet ennañ e-unan. Genezh Herri, daoust dezhañ bout mammenn holl ar pezh emañ, a vez e-barzh Herri evel en e chomlec'h. An hiniein enta ne deo ket hepken un dra *drezañ*. *Ennañ* emañ ivez.

En em servij a ra an *doueoniezh* (pe ouiziegezh Doue hervez ar pezh en deus lavaret war e zivout, diwar-benn e anien kuzhet) ag ar c'hemm-se pa sell ouzh kevrin an Dreinded (Tri gour Doue diforc'h er spered diouzh an anien doueel) pe gevrin ar C'hrist (Gour Jezuz o ren war un dro ur genezh a zen hag anien Doue).

19. Herri a zo. E-tal d'ar voudelezh-mañ e welomp traoù arall a jaoj outañ. Evel-se, yac'h eo Herri, fur eo, du eo e vlev. An traoù-se n'o deus ar bezoud

hiniennel er gwirvoud nemet e Herri hag o doug. Troioù a vez graet anezhe. Anvet eo *tro* (7) pe *drovoud* pep menoz hag en deus ar bezoud *en un arall* (in alio). Ar pezh a chom dindan an troioù hag o doug evel hinienn Herri a vez anvet *an derc'h*.

An derc'h en deus ar voudelezh *drezañ* (per se). Ne deo ket alav evel un hinienn echu a zo ivez *emañ* (in se), met biskoazh n'en deus ar bezoud en un arall (in alio) evel an dro. Derc'h ha troioù a vez kavet e genezh kenkoulz hag en hinienn.

20. Daou seurt troioù a zo.

*a*) Troioù ret deuet a veizelezh ar ment pe droioù meniel. Dre skouer, marvel eo Herri.

*b*) Troioù na zeuont ket ag ar meni, gwech-a-vez *ret* hervez ar genezh (du e vlev eo Herri dre skouer), gwech-a-vez *diret* (amañ emañ Herri dre skouer) An *dro-unien* a vez graet ag an dro meniel. An *degouezh* a vez graet ag an dro ne deo ket meniel.

21. *Tro gentañ* an traoù danvezel a vez anvet ar *vent*. Chom a ra enni holl an troioù arall. En em servij a ra an doueoniezh ag ar vent pa studi kevrinoù an aoter. Ne gaver mui er Sakramant derc'h ar bara met derc'h Jezuz. Neoazh e chom troioù ar bara a wisk derc'h Jezuz hep bout an troioù anezhañ. Ment ar bara eo a zoug neuze e droioù.

Gouiziegezh ar vent a vez anvel ar *ventoniezh*.

22. Amoet eo soñjenn ar re evel Fichte a gred n'eus derc'h ebet e gwirionez. Ma ne vehe derc'h ebet e vehe pep tra graet evit kaout ar bezoud en un arall.

(7) Fall eo implij atav *degouezh* evit treiñ al latin *accidens* en e ster ledan (gwellt izeloc'h § 20).



Bezoud ebet ne vehe evit an traoù, a-enep da desteni ar skiantoù a lavar deomp gwirvoud an traoù.

23. Derc'h un dra a chom difiñv evellañ. Pa zeu derc'h Herri da vout un dra arall ne deo mui Herri. Marv eo.

Daoulagad ar skiantoù n'hellout ket gwelout an derc'h a chom kuzhet gant an troioù. Dre an troioù e anavezomp an derc'h, daoust dezhañ bezañ gwirvoud don an traoù. An derc'h a zo meizus dre e anien (per se) met n'heller hen santout nemet dre zegouezh (per accidens).

24. Hiniennel eo an derc'h evel ar genezh hag an hinienn. Ar pezh a vez anavezet da gentañ en derc'h a zo ar meni, peogwir ez eo mammenn a veizelezh. En arbenn a gement-se e c'heller lavarout ez eo ar meni un derc'h en ur ster ledan. Anvet eo e-keñver ar bezoud an *eil derc'h*. Derc'h an traoù speredel evel an Aeled ne deo ket diforc'h diouzh o meni.

25. Amoet eo soñjenn ar re evel an *hollzoueourion* (Spinoza, Hegel) a gred n'eus tro-voud ebet e gwirionez. Ma ne vehe tro ebet, e vehe pep tra esked diwir an derc'h unan ha ret (huñvre Doue a lavare Indeziz furnezh Brahma), a-enep da desteni ar skiantoù a lavar deomp gwirvoud an traoù.

## V. — AR C'HAOUD HAG AR GELLOUD

26. Mar sellomp ouzh an traoù hervez ma vevont, hervez o *ober*, e kavomp kudenn ar fiñv. Petra eo ar fiñv ?

An traoù a welomp ne chomont ket ar pezh emaint. Kemmañ a reont, fiñval a reont, evel ma lavar ar brederouriezh. Ar pezh a oa ne deo mui hag ar pezh ne oa ket a zo bremañ. Setu meni ar fiñv.

A-beban e teu ar fiñv ? Pe vammenn en deus e-barzh an traoù ?

27. Diaes eo d'ar spered meizout ar fiñv, rak lezenn gentañ ar poell ne deo ket a-du gantañ. Pep tra, eme *bennabeg an hevelep*, a zo ar pezh emañ ha netra ken, rak *pep boud a zo resis an anien a jaoj outañ*. Ar fiñv a hañval bout enep d'al lezenn-se ha prederourion a zo, an *hollzoueourion* dreist-holl, o deus kredet ne oa fiñv nemet un esked hep bezoud ebet. Setu o foellad :

Penaos e c'hell ar pezh a zo donet da vout ar pezh a vo. Hag eñ a vehe hervez m'emañ ? Ar pezh a zo ne deo nemetañ. Dija emañ holl ar pezh emañ ha netra ken. Hag eñ a vehe hervez ne deo ket ? Met hervez kement-se, ne deo netra ha tra n'hell donet anezhañ. Ar pezh a zo n'hell enta donet da vout ar pezh a vo na hervez m'emañ na hervez ne deo ket. N'hell donet ar fiñv nag ar boud a zo dija, nag a netra ha ne deo ket.

Eveshaomp pegen diaes eo d'ar vugale vihan meizout ar wech kentañ penaos *hiziv* a zeu da vout *arc'hoazh*.

28. Respont ebet ne vez graet d'ar poellad-mañ ha dirak ar re o deus kredet ne oa ar fiñv nemet un



esked e kaver tud arall o deus eilgeriet e oa ar fiñv un dra wir, met pennabeg an hevelep ha menoz ar boud zoken ul lorberezh da zilezel. *Hollfiñvourion* a vez graet anezhe. Lod anezhe a gred amañ an *Dont trec'h d'ar Boud*, daoust dezhe derc'hel d'ober gant ar verb bout en o frazennoù. Neoazh emañ pennabeg an hevelep diazez unan pep gouiziegezh ha ne deus hepzañ nemet amoedaj. A du arall n'heller nac'hañ ar boud hep dislavar rik.

29. Penaos derc'hel war un dro da desteni ar skiantoù a lavar deomp e fiñv an traoù (a-enep d'an hollzoueourion) ha da wirionez ar spered (a-enep d'an hollfiñvourion) ? Aristotelez e-unan en deus eilgeriet d'ar gudenn. Etre ar pezh a zo ha netra ec'h eus *ar pezh a c'hell bout*. Ne deo ket hervez ar pezh m'emañ ma fiñv un dra, met hervez ma c'hell bout. Setu ni evel-se dirak ur menoz nevez ne deo nag ar boud gwirion na netra, ur menoz hag a stag ez wir spered ha skiant an eil ouzh egile. Un arz ? N'eus nemet an hent-mañ. Holl ar brederourion rac'h o deus kemeret hentoù arall o deus torret ar c'hempouez ha tostaet, hep gouzout dezhe, d'an hollzoueouriezh pe d'an hollfiñvouriezh.

30. E-keñver an ober emañ diforc'het an traoù hervez daou vod :

*a*) Ar pezh a zo pe ar boud en e *gaoud* (8).

*b*) Ar pezh a c'hell bout pe ar boud en e *c'helloud*.

*Ar fiñv a zo tremen ag ar gelloud d'ar c'haoud*

Holl an traoù fiñvus o deus enne kaoud (hervez

(8) Ar verb *kaout* a verk splann ar pezh a zo bremañ en traoù, daoust dezhe o devout enne gelloud ivez.

m'emaint bremañ) ha gelloud (hervez ma c'hellont bout).

Ret eo diforc'h mat ar gelloud a gomzomp anezhañ diouzh ar gelloud en e ster boutin, pa lavaromp emañ gelloudek un den. Ne deo ar gelloud-mañ nemet nerzh ar c'haoud e-keñver traoù arall en o gelloud.

*Ar gelloud glan* (hep kaoud ebet) ne deo nemet netra, ur menoz n'en deus bezoud ebet nemet er spered. Bezoud a zo ar c'haoud diwezhañ.

*Ar c'haoud glan* (hep gelloud ebet) a vez anvet Doue, ar peurvoud. Gwelout a raimp pelloc'h en deus Doue ar voudelezh.

31. Netra ne fiñv nemet dre vezoud un dra bennak en e gaoud, rak ar pezh a zo en e chelloud n'hell ket reiñ; hervez e c'helloud, ar pezh n'en deus ket. Hervez e c'helloud n'en deus ar boud netra da reiñ, da zegemer ne lavaran ket. Pep tra en e gaoud a zeu ar fiñv anezhañ a vez lakaet *an abeg-ober* pe al lusker.

Un *abeg* en e ster hollek a zo ur vammenn a voud. Pevar seurt abeg a zo :

a) An *abeg-ober* pe *lusker.*

b) An *abeg-pal,*
ar pezh a zeu da vout un dra pe ar pal anezhañ

c) *An abeg-stumm* a ro ar furm. An ene dre skouer a vez abeg-stumm mab-den.

d) *An abeg-danvez* a ro an danvez pe a servij d'un dra arall evel danvez.

32. Envel a reer traoù *diwar-bep-tra* ar re a gaver e pep boud. Ar gwir, ar mad, ar brav evel ar boud a vez traoù diwar-bep-tra, rak pep tra a zo gwir, a zo mat, a zo brav hervez m'emañ. Ar c'haoud hag ar gelloud a zo traoù diwar-bep-tra, met hepken diwar



bep tra krouet (da lavarout eo diforc'h diouzh ar c'haoud glan).

33. N'eus ober ebet hep kaoud, met an ober ne deo ket ar c'haoud. A-raok ober emañ ret bezout (actio sequitur esse).

E-barzh an traoù danvezel e kaver ar c'haoud er stumm hag ar gelloud en danvez. Menoz teñval an danvez kentañ en em ziskouez evel-se en e ster gwir, etre ar boud ha netra.

E-barzh an traoù speredel, evel an aeled, e kaver ar c'haoud en o meni. Ar gelloud a gaver ivez e-keñver an degouezh hag a du arall en e c'helloud e chom ar meni e-unan e-keñver ar bezoud. Adkavout a reomp amañ diforc'h an anien diouzh ar bezoud.

34. Bout ez eus troiennoù implijet er voudoniezh a vez staget ouzh ar pezh hon eus studiet betek bremañ. Displegomp int :

Komz *hervez ar stumm* a zo komz en ur gemer ster rik ar menozioù a lavar ar gerioù.

Komz hervez an danvez a zo komz en ur sellout da gentañ ouzh an traoù int end-eeun, hep ober van a ster rik ar gerioù.

Dre skouer : « An den a zo poellek » a vez gwir hervez ar stumm, rak en e zispleg-ster rik emañ an den un aneval poellek. Diwir eo an hevelep barn hervez an danvez, seul wech m'emañ un den o faziañ.

Hervez ar stumm e komz dreist-holl ar brederouriezh.

35. Pan eo un dra o chom en un arall uheloc'h egetañ, hervez ar stumm ne deo ket e hini, e lavarer emañ eno *en e skouer.* Ne deo ket aze en e c'helloud met er ur c'haoud uheloc'h eget ar c'haoud a

jaoj outañ. Evel-se, braventez an traou douarel a zo rac'h e Doue, met ennañ e vevont *en o skouer*.

Un dra a c'hell c'hoazh bout en un arall gant e stumm gwirion met *e-kuzh*. Evel-se e vev an troioùanien e-barzh ar meni. *Diguzh* e vez an dra pan eo displeget.



## VI. — DOUE HAG E VEZOUD

36. Bout ez eus ur c'haoud glan hep gelloud ebet, Doue e anv. Ne deo ket ar bezoud-mañ *anat* pe splann kentizh d'ar meiz. Dre labour ar poell, hervez lezennoù ar meizreizherezh e c'hellomp neoazh stagañ bezoud Doue ouzh pennabeg an hevelep. Gellout a reomp hen anataat.

Prederourion a zo, evel Sant Anselm ha Descartes, o deus kredet e oa Doue anat e vezoud. Met ar re-se ne ziforc'hent ket ar bezoud e-barzh ar spered diouzh ar bezoud e-barzh an traoù, diouzh ar bezoud er gwirvoud. Soñjal er c'haoud glan, daoust d'ar menozmañ en devout en e veni ret ar voudelezh, ne deo ket diskouez emañ Doue er-maez a spered mab-den.

Prederourion arall a zo, evel Kant hag e skolidi, o deus kredet n' hellomp ket anataat bezoud Doue, e sigur m'emañ hep talvoudegezh prouenn Descartes. E gwirionez savet o deus o frederouriezh war un diazez diwir a-zivout pennabeg an hevelep. N'eus nemet displegañ prouennoù Sant Tomaz evit gwelout emañ aner abegoù Kant.

37. Savet en deus Sant Tomaz pemp hent d'anataat bezoud Doue. Ne zisplegimp amañ nemet an hent kentañ hag a spir.

Traoù a fiñv er gwirvoud. Sur eo kement-se evel m'emañ diarvar testeni ar skiantoù. Mennout a reomp diskouez emañ bezoud Doue ken sur eveltañ, dre nerzh ur poellad disi.

Netra ne fiñv nemet dre vezoud un dra bennak en e gaoud a vez graet lusker anezhañ (gwelit § 31 uheloc'h).

Mar deo al lusker ar c'haoud glan emañ anataet

bezoud Doue. Ma ne deo ket ar c'haoud glan ec'h eus ennañ kaoud ha gelloud. Fiñval a ra o reiñ fiñv. Ret eo klask ul lusker arall da reiñ fiñv dezhañ.

Dalc'homp d'ober evel-se. Bout hon eus ur steudad traoù, pep unan o reiñ fiñv d'un arall, Ret eo echuiñ ar steudad-mañ gant ul lusker kentañ nag a ro ar fiñv hep fiñval-eñ. Ma ne vehe ket ul lusker seurt-se e welhemp ur steudad didermen traoù o tegemer ar fiñv. Pep tra a chomhe da c'hortoz ar fiñv ha netra ne fiñvhe, a-enep da desteni ar skiantoù. Ret eo enta kaout ul lusker kentañ na fiñv ket o reiñ ar fiñv. Ret eo ar c'haoud glan evit ma fiñvo un dra bennak.

38. Ar brouenn-mañ ne sell nemet an abegoù-ober a labour *war un dro*. Ret eo meizout an dra-se. Ur steudad didermen abegoù-ober ne deo ket amoet, pan eo strewet a-hed an amzer, evel dre skouer hini an tadoù hag a zo ganet dezhe un den bennak. Bout ez eus alies tud a feiz hag a gred anataat bezoud Doue o sellout ouzh derou ar bed. Prouenn hep talvoudegezh ! Sant Tomaz en deus skrivet n'helle ket ar vodoniezh gouzout tra a-zivout derou ar bed. Hep amoedaj e c'hell bezout a-viskoazh. Labour ar *vedoniezh* eo studial ar gudenn-mañ, hep gellout disoc'h nemet gant martezeoù.

39. Petra eo ar c'haoud glan ? Poell mab-den n'hell mui, goude prouenn e vezoud, nemet klask ar pezh a zo rekis gant meizelezh ar menoz, da lavarout eo ar pezh *n'hell ket bout* Doue hep mont a-enep da bennabeg an hevelep. Setu an troioù-anien a c'heller anaout war e zivout.

a) Doue ne zegemer netra, rak ne fiñv ket. Holl ar pezh emañ a zeu evel-se *anezhañ* e-unan. Bezout



*drezañ* (per se) pe *ennañ* (in se) a jaoj ouzh ar re grouet. Bezout *anezhañ* (a se) ne jaoj nemet ouzh Doue. Ar *peurvoud* eo.

b) *Peurvat* eo Doue, da lavarout eo en deus holl ar pezh a c'hell en devout, rak ma n'en devehe ket rac'h an traoù-se e vehe en e c'helloud en o c'heñver. Abalamour de gement-se emañ *didermen* ha *peurbadus*, dreist al lijor hag an amzer. *Holl-c'helloudek* eo ivez, daoust dezhañ bout hep gelloud, hervez m'emañ e kaoud e-keñver pep tra (Gwelit § 30).

c) *Unan* eo Doue, rak pa vehe un arall diforc'h dioutañ, ne vehe mui peurvat en arbenn d'ar c'hemm a vehe etreze hag a rahe diouer d'unan anezhe.

Ar poellad-mañ ne jaoj nemet ouzh anien Doue. Diwir eo e-keñver an hinienn pe ar gour. Tri gour a zo e Doue hervez ar feiz. Ne dint ket diforc'het an eil diouzh egile gant an anien a chom unan, met gant eneberezh an eil ouzh egile. (Gwelit § 18).

d) *Didro* eo Doue. N'eus tro na diforc'h ebet ekreiz e veni peurvat. Ennañ hepken emañ staget an anien ouzh ar bezoud, peogwir n'eus gelloud ebet er c'haoud glan. Ur c'hemm divent a zo enta etrezañ hag an aeled uhelañ. (Gwelit § 32).

e) *Speredel* eo Doue, rak an danvez ne jaoj ket outañ, peogwir emañ en e c'helloud e-keñver ar stumm. Ar spered glan eo. Diforc'h groñs eo enta diouzh ar bed (a-enep d'an hollzoueourion) daoust dezhañ bout e pep lec'h ha da bep amzer evel abegober. Ne deo nag abeg-stumm nag abeg-danvez ar bed.

Traoù diwar-bep-tra a jaoj outañ evel anvioù gwir, ar Boud, ar Mat, ar Gwir, ar Brav. Neoazh boudelezh,

madelezh, gwirionez ha braventez an traoù ne chomont ennañ nemet *en o skouer* (Gwelit § 35).

40. Aes eo bremañ meizout pegen bugulel eo fazi ar brederourion a lavar emañ an *Dont trec'h d'ar Boud*. N'o deus ket komprenet pinvidigezh divent ar peurvoud ha paourentez c'houllo an Dont, tremen dister ag ar gelloud d'ar c'haoud dre nerzh al lusker meur.

41. Poell mab-den a c'hell anataat emañ Doue hag a oar lavarout ar pezh ne deo ket, dre nerzh pennabeg an hevelep. Met eno emañ bevenn diwezhañ e studi, rak n'anavezomp Doue nemet dre an traoù krouet a vev ennañ en o skouer hepken. Meni Doue a chom deomp *kevrinus ez ret*. Ar c'hevrin-mañ ne deo ket teñval hervez e veni (secundum se) evel hini ar gelloud hag an danvez. Teñval eo evidomp-ni abalamour d'ur splannder, d'ur veizelezh re greñv ha *dreistnatur*.

42. Pan eo echu labour ar poell e c'hell ar spered degemer, gant harp ar youl, damsklaerder kevrinoù dreistnatur, roet deomp gant Doue diwar-benn e anien. Setu ni dirak ar Feiz. N'hell mui ar furnezh he barn. Neoazh kevrinoù ar relijion n'hellont ket bout a-enep d'ar meiz, peogwir emañ Doue oberour an Natur. Anvet eo *doueoniezh* ar ouiziegezh hag a studi kevrinoù ar Feiz. Ne deo ket evit o anataat. Evit gwelout kentoc'h n'hell ket ar poell o burutellañ ha, mar chomont dreist ar spered, ne dint ket a-enep dezhañ. Gwelet hon eus dija (§ 18, 21 ha 39) e c'hell ar voudoniezh reiñ un harp dispar da labour an doueoniezh. (metaphysica ancilla theologiae)



## GERIADUR

brezhoneg — latin

ar voudoniezh

### BERRADURIOU

(g) *anv gourel*

(w) *anv gwregel*

(l) *liester*

(v) *verb*

netra : *anv gwan*
*pe c'her arall*

| | |
|---|---|
| abeg (g) | *causa* |
| abeg-danvez | *causa materialis* |
| abeg-ober | *causa efficiens* |
| abeg-pal | *causa finalis* |
| abeg-stumm | *causa formalis* |
| amoet | *absurdus* |
| anat | *evidens* |
| anataat (v) | *demonstrare* |
| anezhañ | *a se* |
| anien (w) | *natura* |
| anien-strizh | *essentia, quidditas* |
| astennadur (g) | *extentio* |
| | |
| barn (w) | *judicium* |
| bedoniezh | *cosmologie* |
| bezoud (g) | *existentia* |
| bezout (v) | *existere* |
| boud (g) | *ens* |
| boudelezh (w) | *existentia* |
| boudoniezh (w) | *ontologia* |
| bout (v) | *esse* |
| breutaenn (w) | *disputatio* |
| | |
| kaoud (g) | *actus* |
| kaoud-glan | *actus purus* |
| kelennadurezh (w) | *doctrina* |
| kemm (g) | *differentia* |
| kevrin (g) | *mysterium* |
| klotelezh (w) | *adaequatio* |
| korfel | *corporalis* |
| kudenn (w) | *quaestio* |
| | |
| danvezel | *materialis* |
| degouezh (g) | *accidens predicabilis* |
| derc'h (g) | *substantia* |
| didermen | *infinitus* |
| didro | *simplis* |
| difetis | *abstractus* |
| diforc'h (g) | *distinctio* |
| diguzh | *explicitus* |
| diret | *contingens* |
| dislavar (g) | *contradictio* |
| displeg-ster (g) | *definitio* |
| diwar-bep-tra | *transcendens* |
| dont (g) | *deesse* |
| doueoniezh (w) | *theologia* |
| dreistnatur | *surnaturalis* |
| drezañ | *per se* |



| | |
|---|---|
| eneoniezh (w) | *psychologia* |
| enebiezh (w) | *oppositio* |
| ennañ | *in se* |
| eil derc'h (g) | *substantia secunda* |
| e-kuzh | *implicitus* |
| elfennoù (l) | *elementa insecabilis, atomi* |
| | |
| fetis | *concretus* |
| fiñv (g) | *motus* |
| furm (w) | *forma* |
| | |
| galloud (g) | *potentia* |
| genezh (g) | *natura singularis* |
| gerhollegouriezh (w) | *nominalismus* |
| gour (g) | *persona* |
| groñs | *absolute* |
| gwirionez (w) | *veritas* |
| gwirvoud (g) | *realitas* |
| | |
| hevelep (g) | *indentitas* |
| hinienn (w) | *suppositum* |
| hiniennel | *singularis* |
| hollek | *universalis* |
| holle'helloudek | *omnipotens* |
| hollfiñvouriezh (w) | *doctrina motus universalis* |
| hollzoueouriezh (w) | *pantheismus* |
| | |
| yoc'h (w) | *multitudo* |
| | |
| lusker (g) | *motor* |
| | |
| meiz (g) | *intellectus* |
| meizus | *intelligibilis* |
| meizout (v) | *intelligere* |
| meiz-graer (g) | *intellectus agens* |
| meizadur (g) | *comprehentio* |
| meizelezh (w) | *intelligibilitas* |
| meizhollegouriezh (w) | *conceptualismus* |
| meizjedoniezh (w) | *logistica* |
| meizreizherezh (g) | *logica* |
| meni (g) | *essentia, quidditas* |
| meniel | *essentialis* |
| menoz (g) | *conceptus* |
| ment (w) | *quantitas* |
| mentoniezh (w) | *geometria* |
| mod (g) | *modum* |

| | |
|---|---|
| naturoniezh (w) | *physica* |
| ober (g) | *actio* |
| pennabeg (g) | *principium* |
| peurbadus | *aeternus* |
| peurvat | *perfectus* |
| peurvoud (g) | *ens a se* |
| poell (g) | *ratio* |
| poellad (g) | *discursus* |
| poellek | *sapiens* |
| prederour (g) | *philosophus* |
| prederouriezh (w) | *philosophica* |
| prouenn (w) | *probatio* |
| rummad (g) | *genus* |
| santadoù (l) | *sensus (rerum)* |
| sell (g) | *apprehentio* |
| seurt (g) | *species* |
| skeudennoù (l) | *phantasma* |
| skouer (en o) | *virtualiter* |
| speredel | *spiritualis* |
| steudad (w) | *catena* |
| stumm (g) | *forma* |
| stumm-derc'h | *forma substantialis* |
| teirlavarenn (w) | *syllogismus* |
| trahollegouriezh (w) | *realismus* |
| tres (g) | *forma, figura* |
| tro, tro-voud (w) | *accidens predicamentalis* |
| tro-anien | *proprietas* |
| unan | *unus* |



# Ur vicher nevez : Ar Bruderezh

gant G. LEMEE

Setu Breizh degemeret da wir gant an holl adarre. Mignoned hag enebourion a zo ret dezho kontañ bremañ gant Breizh ha gant ar Vrezhoned. N'ouzer ket c'hoazh petra a vo diazez Breizh nevez, met an holl a oar e vo ur Vreizh ; goanag an holl ac'hanomp a zo labourat evit Breizh hag evit ar Vrezhoned gant hon holl nerzh, gant hon holl skiant, gant hon holl galon.

An holl vicherioù a vo ezhomm bras diouto e Breizh nevez gant ma vint sevenet gant tud ampart, tud gouiziek war o micher, brogarourion c'hredus ha damantus da zleadoù o c'harg. Evit tud pep micher eo digor-frank an dazont dirazo : bezet en arzoù, er skiantoù, er stadverouriezh, er c'henwerzh pe en ijinerezh, fraost eo an dachenn, pep tra a zo da ober pe da reizhañ hervez ar spered nevez, pep tra a zo da lakaat da gejañ gant ar spered breizhek-rik a zo hini ar Vrezhoned emskiantek a-vremañ.

Pep micher a vo ezhomm diouti, hogen micherioù 'zo a vo pouezusoc'h eget ar re all, anat eo. Aes eo gwelout diouzhtu pegen ret e vo evit hor bro kaout renerion eus an dibab ha kargidi dilu ha gredus da skoazellañ anezho. Eus ar pep retañ e vo kaout merourion ampart hag onest evit urzhiañ yalc'h Vreizh. Eus ar pep pouezusañ e vo ivez kaout tud a vicher

eus ar gwellañ evit urzhiañ ampled douar Breizh, morioù Breizh hag ijinerezh Breizh.

Er Vreizh-se, pinvidik ha renet-mat, ret e vo ivez kaout tud gouest da lakaat skediñ ar spered breizhek nevez war an holl Vrezhoned, gouest da vrochañ tan ar vrogarantez hag ar genskoazell e Breizh, gouest ivez d'ober war-dro anv Breizh en diavaez-vro, gouest da ledañ tachenn levezon ar Vreizhadelezh dre ledañ brud hor Bro, hor gouizieion hag hon arzourion, dre anataat d'an holl kannadurezh ar Bobl vrezhon, dre reiñ da c'houzout d'an holl perzhioù-mat hor marc'hadourezhioù, frouezh hon douar hag hor morioù pe traoù ijinet en hol labouradegoù. Ret e vo da Vreizh kaout bruderion link ha dornet mat, Brezhoned c'hredus ha desket war ar vicher a vruderion.

Darn a soñjo : « Levezon ar Mad, ar Gwir hag ar Gened en em led diouzh he nerzh hec'h-unan. Ne dalv ket ar boan ober bruderezh war o zro. » Siouazh, n'eo ket gwir kement-se. N'eus nemet sellout en-dro dimp evit merzout pegen dister eo nerzh ar Gwir hag ar Mad pa vint lezet da strivañ evito o-unan.

Peurliesañ n'eo ket ar bobl evit kompren ar madelezhioù kinniget dezhi ! Oberennoù kaerañ an arzourion a chom dianav d'an engroez, al lezennoù furañ a chom diefed, abalamour da ziveizusted ha da aheurterezh an dud ; ha kavadennoù talvoudusañ ar skiant a chom diimplij e-pad degadoù a vloavezhioù, abalamour da vrizh-voazamant an dud.

Fazi an dud eo, a zo sot dre natur ? Fazi an arzourion, ar ouizieion, ar bolitikourion, lorc'h enno eus o gouiziegezh, hag a ra fae war an dud ?

Nag an eil nag egile. N'eo ket sot mab-den. Hogen an darn vrasañ eus e oberiantiz a zo implijet evit e strivadennoù pemdeziek, evit gounit e vuhez. En tu all da draoù e vicher, ne gar ket kalz an den lakaat e spered da labourat.

Evit lakaat anezhañ da gompren ha da gemer perzh e traoù uhel, ret eo displegañ dezhañ dre ar munut hag alies peseurt gounid a vo evitañ. Evit se, ret eo diskouez dezhañ kentañ-abegoù hor strivadennoù en e vicher, en e diegezh, en e vuhez pemdeziek ha degas anezhañ goustad da gemmañ e zoareoù-soñjal hag e zoareoù-bevañ.

Diouzh o zu, arzourion, gouizieion hag all, a zo pell peurliesañ, diouzh an engroez, hag a zo ret dezhe bezañ, evit ma chomfe glan o spered hag o awen dreist.

Evit an arzour, ar politikour pe ar gouizieg onest, eñ a zo kemeret-holl gant e arz pe e skiant ha n'en deus ket amzer, da vont e-touez an dud, ha ne oufe ket peurliesañ penaos ober ma teufe ar soñj d'e spered. Anat eo bet d'an holl hag a bell 'zo, dievezhiegezh an dud awenet-dreist, ha penaos e tro o spered a-ziwar traoù ar buhez pemdeziek.

Ar re a zo aet re e-touez ar bobl a zo deut da vezañ arzourion-genwerzh pe lubanerion-werin. E-lec'h klask sevel live-diorren o fobl, n'o deus graet nemet lubaniñ he sioù fall, kreñvaat he zreuzdoareoù hag he c'hoantegezhioù fall. A-walc'h a skoueriou tud a seurt-se hon eus bet e Bro-C'hall abaoe 150 vloaz hag ar re-se eo a zo kiriek eus live-diorren izel-meurbet ar C'hallaoued hag ar Vrezhoned, kiriek ivez eus digalonadur ha koazhadur o fobl.

Abalamour da se, ne vez anavezet, peurliesañ, gant an dud vunut, n'eo ket arzouriou pe politikerion pe gouizieion wir, met farouellerion o deus ri-

blet o fiziañs. Penaos ne vefe ket an dud neuze atav war evezh ha diegus da zegemerout ar menozioù nevez kinniget dezho ?

Penaos neuze digeriñ spered an engroez d'an holl draoù nevez, kaer pe talvoudus d'e vuhez ? Daoust hag e vo lezet da vreinañ en diouiziegezh, er brizhvoazamant e-pad m'emañ arzourion ha gouizieion speredet-dreist o lakaat ar skiantoù hag an arzoù d'ober kammedoù bras war-raok en aner ?

Daoust hag e vo lezet mab den da vezañ atav ur preiz diveiz evit un toullad triaklierion, farouellerion pe skraperion a breizata en hevelep amzer an holl ouizieion hag arzourion onest a vev alies en dienez hag ar bobl a chom diseblant ouzh o oberennoù kaerañ ?

Ma lezfemp se, tremen a rafemp e-biou d'hor pal a vrogarourion. N'emañ ket hor pal sevel ur skiant vrezhon, un arz brezhon da evezhiañ ar bed ha derc'hel kloz an holl deñzorioù-se. Hor pal a zo aozañ ar Skiant, aozañ an Arz, aozañ an holl draoù evit lakaat anezho da dalvezout evit hor pobl, evit lakaat ar Vrezhoned, pobl-sujet da vezañ ur bobl-rener.

N'eus nemet un tu da ziroueslañ ar gudenn-se hag an tu-se a zo ar bruderezh. Lakaat ar bruderezh, lakaat ar vrudourion da skoazellañ ar skiantoù, an arzoù, an arboellerezh, ar stadverouriezh hag an holl draoù kaer ha talvoudus d'ar bobl.

Niver an dud speredet-dreist a zo bras 'e Breizh. Tud desket-kaer a zo e pep micher. Ret eo d'ar Vrezhoned kompren pebezh ezhomm a zo evit Breizh da gaout paotred ha merc'hed desket war vicher ar bruderezh ivez.

Tud a zo bet hag a zo c'hoazh, hag i en hevelep



tro arzourion ha brudourion pe politikourion brudourion. Paotred div vicher int, tud ijinet-dreist, bienerion dud dre natur. Rouez a-walc'h eo an dud-se siouazh ? Peurliesañ n'eo nemet dre genlabour ar vrudourion e teuio a-benn ar bolitikourion, an arzourion hag ar ouizieion da silañ menozioù nevez, doareoù nevez er bobl evit gwellaat stad an holl.

Evel m'eo ret d'ar jeneral, ne vern pegen mailh ez eo war ar vrezelouriezh, kaout soudarded da zegas an trec'h, koulz all eo ret d'an den a skiant, d'ar politikour pe d'ar c'henwerzhour kaout brudourion evit degas an dud d'ober implij eus e gavadennoù, eus al lezennoù en deus ijinet, eus ar varc'hadourezh en deus prientet.

Ar vrudourion a zo o micher studiañ doareoù-spered ha doareoù-bevañ an engroez, studiañ penaos e c'hall bezañ degaset an dud da zegemer ur menoz nevez, un doare-ober nevez. Dre e studioù, dre garantez an nesañ, dre garantez-pobl, e kavo ar brudour penaos e tle bezañ displeget an traoù d'an dud evit degas anezho d'ul live uheloc'h en diorroadur, penaos e tle bezañ kinniget d'ar bobl ul lezennadur nevez evit ma kenlabourfe an holl d'e lakaat da ren evit mad an holl.

Setu pal uhel ar brudour, studiañ labourioù an dud ijinet-kaer ha displegañ al labourioù-se d'ar bobl. Dre anavezout ezhommoù ar bobl, ezhommoù dianav dezhi peurliesañ, dibab ha boutinañ ar pep pouezusañ eus al labourioù uhel savet e pep tachenn evit degas an dud da vezañ efedusoc'h hep dezho da c'houzout zoken. Dre anavezout ar bobl gwelloc'h eget na ra hi hec'h-unan ha reiñ d'ar bobl an

emskiant, an emlorc'h a zo ret d'ur bobl evit mont war-raok, evit sevel war skeul ar pobloù.

Evel ma welit, galloud ar brudour a zo bras-divent. Eñ eo a c'hall ober ha dizober menoz ur bobl. Dazont Breizh a vo hervez ma vo Pobl Vreizh ha Pobl Vreizh a vo diouzh ma vo bet meret gant he brudourion.

Ker pouezus e vo levezon ar bruderezh e Breizh e-pad ar bloavezhioù da zont ma vefe diskiant lezel ar benveg-se diimplij pe lezel anezhañ etre daouarn tud na c'hellomp ket fiziout enno. Ar bruderezh e Breizh n'eo ket ken ur vicher, ur wir abostoliezh e tle bezañ, hag ar vrudourion vreizhat a rank bezañ gwir abostolerion gant holl berzhioù an abostolerion.

Ar vrudourion vreizhat a rank bezañ Brezhoned penn-kil-ha-troad, bezañ o-unan Brezhoned emskiantek ha kaout lorc'h en o broadelezh evit merzout pizh ha diouzhtu petra eo mad ar Vro. Kompezded-spered a zo ret dezho evit na vefent ket sachet-disachet gant ar menoz-mañ-menoz pe gant an den-mañ-den, evit ma talc'hfent da heñchañ ar bobl davet ar pal treset en a-raok a-gevret gant ar re a zo fiziet enno bleniañ ar Bobl. Deskamant a dleont kaout, rak, a-raok displegañ traoù d'ar bobl eo ret o c'hompren peurvat. Ur spered a emroüsted a dleont kaout ivez, rak pal ar brudour n'eo ket skediñ, hogen lakaat ar re all da skediñ, lakaat skiant ar re all, labour ar re all da barañ war an engroez. Youl ivez, rak n'eo ket aes o labour bemdez hag arabat digalonekaat biken pa vez spurmantet lentegezh an dud, ret eo skeiñ ha skeiñ bepred, diehan, war an hevelep tach, war an hevelep menoz evit sachañ ar bobl war e lerc'h hep dezhi da c'houzout, pe zoken dre heg, hogen hep reiñ tu d'an droukrañs da sevel.



Daoust hag ez eus ur vicher gwelloc'h evit Brezhoned ha Brezhonezed yaouank, entanet gant ar garantez-vro ? Breizhadelezh, youl, onestiz, karantez-pobl, kompezded-spered, emroüsted, deskamant, setu perzhioù-mat perc'hennet gant kalz a vrezhonegerion hag a vrezhonegerezed yaouank. Neuze perak ne bleustrfe ket ar re-se war ar vrudouriezh evit en em lakaat e servij o bro ?

Evel just, labourat evit ar vro a zo dedennus awalc'h, hogen, siouazh, alies eo ret soñjal ivez e ranker labourat evit bevañ, evit gounit arc'hant da zebriñ ha da lakaat un tiegezh da zebriñ. Daoust hag ar vrudouriezh a roio an tu da dud yaouank da c'hounit o buhez ? Her c'hrediñ a ran. Ur vicher eo ar bruderezh ha n'eo ket deuet er-maez a vugaleaj c'hoazh. E Bro-C'hall, ne veze ket graet kalz a implij eus ar vrudourion, met sellit 'ta e broioù 'zo evel an Alamagn pe ar Stadoù-Unanet hag e welot brudourion implijet war bep tachenn, e pep ti kenwerzh, e pep skourr eus ar Stadverouriezh, en Arme, e pep lec'h ; ne roan ket ar broioù-se da skouer evit o bruderezh, ar bruderezh er broioù-se a dalvez evit o fobloù, ne dalvezfe ket evit pobl Vreizh, hogen evit an implij a reont eus ar bruderezh. Ezhomm bras a vo a vrudourion e Breizh er stadverouriezh koulz hag er c'henwerzh ha, d'am meno, ar re a vo desket mat war vicher ar Bruderezh ne chomint ket dilabour e Breizh da zont.

Talvezout a ra ar Vrudouriezh evit meur a vicher. Bez' ez eus ar brudour-kuzulier, an hini a aoz an abadennoù brudañ evit n'eus forzh pe zanvez, evit n'eus forzh pe venoz. Emañ alies ar brudour-kuzulier e penn un ti ma labour ennañ redaktourion, tre-

sourion, hag ivez beajourion da zegas labour d'an ti. An holl impiijidi-se a zo desket mat war ar Vrudouriezh. Bez' ez eus pennvrudourion e pep ti-kenwerzh bras, a zo o labour heñvel a-walc'h ouzh hini ar brudour-kuzulier, hogen bevennet gant ampled an ti.

Ar c'helaouennoù a zo peurliesañ binvioù-brudañ hag ar gelaouennerion brudourion. Abalamour da se ez eo alies ar c'helaouennerezh ur skourr eus ar vrudouriezh ha pep kelaouenner desket a rank bezañ studiet ivez ar vrudouriezh.

Nag a labour da ober e Breizh war an dachennmañ ! An darn vrasañ eus hon tiez-kenwerzh n'int ket anavezet en tu all d'un dachennad douar strizh a-walc'h, an darn vuiañ eus hor c'helaouennoù a zo savet fall. Diouzhtu ma vo bet aozet lezennadeg Breizh nevez e tarzho ar c'henwerzh hag an ijinerezh en hor bro, ur bern traoù nevez a vo da werzhañ e Breizh hag en diavaez ; skourroù ar Stad a bleustro war dachenn ar yec'hedouriezh, war an urzhiañ ampledoù Breizh, war ledañ ar sportoù, war ledañ ar Brezhoneg ha pep elfenn eus hor broadelezh. Nag a labour evit ar vrudourion !

Ouzhpenn al labour-brudañ-se, ul labour enklask a vo da ober ivez. Istor ar bruderezh e Breizh a zo da ober hag a vo talvoudus-kenañ evit an dazont. Eneoniezh ar Vrezhoned e-keñver ar bruderezh a zo da studiañ ha ne gav ket din e voe kroget gant al labour-se biskoazh. Studi ar skignva a zo da ober : petra a vez prenet e Breizh, gant piv, petra a c'hallfe bezañ gwerzhet ouzhpenn ha perak.

Damfraost eo Breizh e meur a geñver, e-keñver ar Vrudouriezh ez eo peurfraost ha pep tra a zo da ober, n'eus nemet pleustriñ un tammig war ar vrudouriezh



evit gwelout n'eo ket bet graet seurt ebet er c'heñver-se en hor Bro. Poent eo kemmañ penn d'ar vazh ; e pep bro ez eus bremañ skolioù da brientiñ brudourion ampart, gouest d'ober war-dro bruderezh o bro.

Abaoe derou ar c'hantved-mañ ez eus bet pleustret kalz war ar vrudouriezh e pep bro. Savet ez eus bet skolioù er Stadoù-Unanet, e Bro-Alamagn, e Bro-Saoz; e Bro-C'hall, staget eo bet kentelioù war ar vrudouriezh ouzh ar Skolioù Kenwerzh. N'eo nemet nevez 'zo, er bloaz 1927, ma voe savet ur wir skol vrudouriezh e Paris gant kentelioù div wech ar sizhun diouzh an noz.

N'omp ket, amañ e Breizh, evit sevel diouzhtu ur Skol Vrudouriezh, hogen ret eo ober diouzhtu un dra bennak da ledanaat anaoudegezh ar Vrudouriezh ha reiñ d'an dud c'hoant da c'houzout muioc'h war ar skiant-se. Kinniget eo bet din gant ar Framm Keltiek digeriñ un heuliad prezegennoù war ar Vrudouriezh hag ar micherioù stag outi. Ar prezegennoù-se a vefe evel raktres ur Skol Vrudouriezh a c'hallfe bezañ savet diwezhatoc'h pa vo kelennerion ampart hag a-walc'h a vrezhonegerion dedennet gant ar skiant-se d'o selaou ez-reizh.

En heuliad prezegennoù-se e vo divizet dre vras war ar vrudouriezh evel m'emañ he stad bremañ er broioù o deus pleustret war ar skiant-se. Klasket e vo ivez lakaat reolennoù bras ar vrudouriezh da gejañ gant elfennoù ar Vreizhadelezh, klasket e vo lakaat kelennadurezhioù ar vrudouriezh etrevroadel da dalvezout evit Breizh, da ober gant ar Brezhoneg ha gant spered ar Vrezhoned.

Ne gav ket din ez eo bet boulc'het al labour-se biskoazh en hor raok. Un dachenn nevez a zo amañ da

zifraostañ ha laouen e vin m'em eus gallet diskouez deoc'h pegen talvoudus ha pegen difraeüs e oa difraostañ anezhi.

Ma 'z eus hiniennoù ac'hanoc'h a garfe kenlabourat war an dachenn-se, a garfe gouzout muioc'h war ar vrudouriezh, o fediñ a ran da reiñ o anv d'ar Framm Keltiek, Kevrenn an Enklaskerezh hag ar Vrudouriezh.

*Danevellskrid savet*
*evit Framm Keltiek Breizh*

*(Rann ar Bruderezh)*



# SKOL SANT ILTUD

evit ar vrezhonegerion vihan, e Beg-Meilh.

## DANEVELLSKRID

gant PER HEUSSAFF
ha YANN BOURC'HIZ

*RAKTRES AN DANEVELLSKRID :*

*I Perak sevel ur skol-hañv evit ar vugale.*
*II Penaos e voe prientet ar skol : kaout bugale. — kaout un ti. — kaout ar bevañs. — kaout renerezh ar skol.*
*III Ar skol o tigeriñ hag o padout.*
*IV Buhez pemdeziek ar skol.*
*V Klozadur : kentel an arnod.*

### I — PERAK SEVEL UR SKOL-HANV EVIT BUGALE

1. Evit ar vrezhonegerion vihan o-unan.

2. Evit ar skolaerion a rafe war o zro evit tennañ frouezh ha skiant-prenet evit ar skolioù da zont.

3. Evit diskouez omp gouest, en Emsav, da ober un dra bennak.

1. — Bez' ez eus en Emsav, un toulladig tud desket, speredek, enno ur wir emskiant vroadel hag o deus bet ar youl hag an nerzh da sevel a-enep ar re

a gas an holl war-du ar galleg, ha desket o deus ar brezhoneg d'o bugale. An holl dud-se, koulz lavaret, a vev er c'hêrioù, e-lec'h ma ne vez komzet nemet galleg. Alies eo ar galleg o yezh a-vihanik hag o deus ranket deskiñ o-unan ar brezhoneg ; a-wechoù ec'h ouzont ar brezhoneg a-viskoazh, hogen atav eo ar galleg o yezh pemdeziek, an hini ma reont ganti en o micher, pe en o darempredoù gant an dïavaez. N'eus nemet un abeg o virout outo kemer an hent aes ha komz galleg evel o amezeion : o emskiant vroadel.

Er bloavezhioù kentañ (4-5 bloaz) n'eo ket re denn labour ar gerent evit lakaat o bugale da gomz brezhoneg : ar re-mañ ne zarempredont c'hoazh nemet o c'herent. Deuet brasoc'h ar vugale, e kemm an traoù, avat : ret eo kas ar vugale d'ar skol, ret eo dezho daremprediñ bugale all : hag e pep lec'h ne glevont nemet galleg, ha setu ar brezhoneg en arvar ; ne vez klevet brezhoneg gant ar vugale-se nemet er gêr gant o c'herent, ha bremañ eo ret d'ar re-mañ derc'hel start hag argas dalc'hmat ar galleg diwar diweuz o bugale : anez e vint beuzet a-raok pell e mor ar galleg.

Ha dont a ra ar vrezhonegerion vihan-se d'un oad ma soñjont : perak e vez komzet brezhoneg ouzhimp er gêr ha galleg ouzh hon holl amezeion all ? Daoust hag emaomp hon-unan o komz brezhoneg war an douar ? (evel ma lavare Abeozen en unan eus diwezhañ niverennoù Gwalarn). Dont a ra ivez ar vugale da grediñ eo didalvoud ar brezhoneg, peogwir ne vez klevet morse anv anezhañ er skolioù.

Bodañ ar vugale-se, harluet e-touez ar galleg, lakaat anezho da vevañ un nebeut sizhunvezhioù a-



gevret, o c'hoari hag o teskiñ traoùigoù : setu ar pezh ez eus fellet deomp ober e-pad an hañv-mañ. Ar vugale hag o defe tremenet er skol-mañ a vefe kennerzhet enni, a zeufe da gomz gwelloc'h ar brezhoneg, hag ur wech distroet d'ar gêr, a zalc'hfe soñj eus ar geneiled nevez-se hag a oa heñvel outo.

2. — Keloù a zo da lakaat ar brezhoneg er skol. Gouzout a reomp koulskoude ne zeuio an dra-se nemet er feur ma vo sachet gant ar Vrezhoned o-unan. Ne vo roet gant ar Gouarnamant gall nemet ar pezh a vimp barrek da gemer. Brav eo goulenn ar brezhoneg er skol : un dra all a zo lakaat anezhañ e-barzh ha roet e vefe deomp an aotre gant ar Stad. Hogen, pa vo e Breizh skolaerion vrezhonek, da lavarout eo gouest da gelenn pep tra d'ar vugale e brezhoneg, ne vo den o virout ouzhimp kaout skolioù brezhonek penn-da-benn. Ha ma lakaomp ar Gouarnamant dirak an darvoud-se, n'hello mui derc'hel ar brezhoneg e dor ar skolioù. Setu perak eo ret deomp studiañ en a-raok an doare da gelenn e brezhoneg ha desevel mistri gouest d'hen ober.

3. — E-keñver ar bruderezh e oa ret ivez sevel un dra bennak diouzhtu, estreget pennadoù kaer. Fellout a rae deomp sevel ur skol evit diskouez e oa gouest ar Vrezhoned d'ober un dra fetis. Hor mennad a oa hepken ober un taol arnod evit aesaat al labour da sevel war-lerc'h traoù pouezusoc'h.

II — AR RAKLABOUR

1. *Klask ar vugale.*
2. *Klask an ti.*
3. *Klask ar bevañs.*
4. *Kudenn ar renerezh.*

1. — Hor menoz a oa graet e penn kentañ ar bloaz 1942 bodañ 12 pe 15 bugel, anavezet o c'herent ganeomp, en un ti bennak e Breizh-Izel, evit lakaat anezho da dremen an hañv a-gevret. An dud a soñjemp enno a oa holl anavezet ganeomp hag a vije bet gouest da zegas o bugale hep disfiziañs. Ne oa ket hor menoz ober ur skol wirion, hogen kentoc'h ur skol-hañv. Kaset e vije bet an amzer en un doare bourrus ha kelennus war un dro.

Ken abred ha Pask e voe komzet ouzh un nebeud kerent hag a lavaras ya diouzhtu. Seblant a oa da gaout ar vugale a gontemp warno. Ar roll a voe savet neuze, warnañ pemzek anv bennak.

2. — Ur gudenn all e voe kavout un ti dereat war ar maez pe en ur gêriadenn vihan ha kement tra ennañ da lojañ 12 bugel bennak hag ar gelennerion. E miz meurzh e voe dalc'het ur vodadenn gant ar Strollad-Aozañ, hag e voe savet ur raktres eus al labour da ober. E miz gouhere e tibabjomp un ti e Beg-Meilh, war an aod. Kavet e voe dre berzh an Itron Kemere eus Kemper. Dispar e oa an ti-mañ, lec'hiet brav ha pep tra ret ennañ.

3. — An Itron Kemere a asantas prientiñ kement tra e sell ouzh ur vatezh da glask hag ar boued da bourchas er mereurioù. Ne voe ket diaes kavout pesked, legumaj ha frouezh ar vro. Koad a voe kavet da brenañ ivez.

4. — Chom a rae da zirouestlañ kudenn ar renerezh : ret e oa kaout 2 gelenner hag 1 renerez. An Ao.Ao. Heussaff ha Bourc'hiz, skolaerion, a asantas diouzhtu dont da ober war-dro ar Skol.

III — AR SKOL O TIGERIÑ HAG O PADOUT

1. *Kelaouiñ ar gerent.*
2. *Derou ar skol.*
3. *Ar skol hag he darvoudoù betek ar fin.*

1. — Daoust d'ar skoilhoù savet dirak aozerion ar skol, e voe kendalc'het gant al labour ha lakaet deiz an digoradur d'ar 1-añ Eost.

D'ar 17 a viz gouhere e voe kaset ar c'helc'hlizhiri gant ar follennoù-enskrivañ d'ar gerent evit kelaouiñ anezho ha gouzout ez-resis piv a gasfe e vugale. 10 tiegezh a voe pedet evel-se da zegas o respont kerkent ha degemeret ar c'helc'hlizher ha leuniet ar follenn-enskrivañ ma asantent.

2. — Ar skol a badas eus ar 1-añ a viz Eost betek an 12 a viz Gwengolo.

3. — 14 bugel a heuilhas ar c'hentelioù, daoust na chomjont ket holl an holl amzer. Da venegiñ ivez e teue bep mintin 5 pe 6 plac'h eus trowardroioù ar skol.

Ar c'hentelioù a voe graet gant P. Heussaff ha Y. Bourc'hiz, skoazellet gant R. Stephan ha J. Youinou.

Kudenn ar renerez ne voe diskoulmet.

Kavet e oa bet en deizioù kentañ ur vatezh

yaouank, a voe sikouret gant un devezhourez a zeue 3 eur bep mintin.

## IV — BUHEZ PEMDEZIEK AR SKOL

Er SKOL-HANV emaomp o sevel ne vo graet kenteliou nemet d'ar beure ; goude merenn ne vo nemet baleadennoù ha c'hoarioù : setu ar pezh a lavare an notenn kaset d'ar gerent. Evel-se eo bet graet dres.

Daou skolaer a zo bet dalc'hmat oc'h ober war-dro ar vugale. E-pad an devezhioù kentañ dreist-holl e voe diaes a-walc'h dont a-benn, pa ne oa matezh ebet c'hoazh : ret e oa d'ar skolaerion mont da bourchas boued o-unan, laezh, amanenn, frouezh, pesked, h.a. Ha war-lerc'h, o vezañ ma ne oa renerez ebet, koulz lavaret, e oa ret dezho ivez ren ar gegin ha lavarout d'ar vatezh petra ober, kontoù, h.a. Gant al labour dic'hortoz-se e voe diaesoc'h plediñ hepken gant ar skolidi. Hogen, tremenet an devezhioù-se, al labour, er-maez eus ar skol, a zisteraas kalz.

Setu neuze un danevell eus ar vuhez pemdeziek. Aes eo krediñ n'eo ket heñvel an holl zevezhioù ha heuliet rik ar roll-labour divizet, diwar meur a zigarez.

8 E. 1/2 Un taol bombard gant an aotrou Heussaff da zihunañ ar vugale.

Betek 9 E. o doa un 1/2 eur d'en em gempenn.

9 E. Lein : chokolad pe kafe dre laezh.

9 E. 1/2 Un taol c'hwitell evit bodañ ar vugale : setu ar skol o kregiñ. Dont a ra neuze 12 pe 13 skoliad en-dro da daol vras ar sal-debriñ, a zo war un dro sal-skol.

Kinklet eo ar mogerioù gant kartennoù livet-kaer



ha savet a-ratozh evit ar skol : 2 gartenn VREIZH, 1 gartenn EUROPA hag ur gartenn ar BED. Bez' ez eus ivez diouzh un tu un daolenn du.

Ha bremañ d'al labour betek kreisteiz.

Kanañ a reomp da gentañ, holl a sav : *Kaorintinig ha Marivonig, Gwir Vretoned, An Alarc'h, Va c'hi ha va c'hazh, Beg al Laouenanig, Al Labousig gwenn, Luskell va Bag,* ha meur a hini c'hoazh, koant ha fentus.

Goude ur c'hardeur kan, e rannomp hon tud etre 2 rummad : ar re vras, ar re ampartañ war al lennadur a lenno war *Lommig* ; ar re vihanañ a ya en ur gambr all da zeskiñ lenn an taol-mañ. Un 1/2 eur e pad al lennadur.

Da skrivañ bremañ war ar c'haieroù : ur skrivadenn verr displeget en a-raok, pe eilskrivañ ur ganaouenn pe un displegadenn nevez desket. Ar re vihanañ ivez da dresañ 2 pe 3 linenn.

Peurliesañ e vez graet ur gentel Istor Breizh : kentañ darvoudoù fromusañ hon Istor : banvez Hengist, taolioù kaer Arzur hag e varc'heion, Breizhiz o tec'hout en Arvorig hag o sevel Breizh, emgannoù Morvan ha Nevenoe ouzh ar Franked.

War-lerc'h al labour-se eo ret mont da zinodañ an izili. Mont a reomp en ur park dirak ar skol evit ur gentel embregerezh-korf, pe evit deskiñ ur c'hoari nevez. Hag amañ e vez kaset buan an amzer ha tizhet kreisteiz hep dale.

Da 12 E. 1/2 emañ ar verenn : fonnus eo ar boued ha ne vez ket komzet kalz.

Ur sell a-dreñv evit gwelout labour ar beure :

9 E. 1/2 - 9 3/4 = Kanañ

9 E. 3/4 - 10 1/4 = Lenn

10 E. 1/4 - 10 3/4 = Skrivañ

10 E. 3/4 - 11 1/4 = Istor pe zouaroniezh, pe gentel war an traoù

11 E. 1/4 - 12 E. = Embregerezh-korf. C'hoari

Goude merenn (betek 2 E. 1/2), un tammig frankiz gant an holl. Arabat koulskoude mont er-maez eus al liorzh, pe e-barzh ar gegin.

Da 2 E. 1/2, ma 'z eo brav an amzer, ez eomp holl war an aod betek seizh eur. Un draezhenn vras a zo dirak ar skol, 500 m. bennak diouzh an ti ; a-wechoù e kavomp bravoc'h mont da Gerangwrimenn, un draezhenn vihan war pleg-mor ar Forest, dirak Konk.

War an traezh, bras ha bihan a c'hoari ez-laouen, gant ar vellenn, pe o sevel kestell, o lammat war ar reier hag all. Goude ar gouronkadenn e vez roet da bep hini e verenn vihan : 2 pe 3 damm bara konfitur.

War-dro 7 E. 1/2, emañ koan war an daol adarre. Ha goude, ur gontadenn a vez kontet a-wechoù ; pe ret eo mont da glask boued d'ar c'honikled — rak 4 c'honikl hon eus.

Da 9 eur 1/2, emañ an holl en o gwele, ar gelennerion o teurel evezh warno, dreist-holl evit mirout outo da gouezhañ er galleg. Hag e-pad an devezhioù kentañ e oa kalz anezho techet d'hen ober. N'eo ket souezhus an dra : ar vugale-se a zo bet boazet da vevañ e-touez ar galleg ha kalz anezho a zo barrekoc'h war ar yezh-se eget war ar brezhoneg. Ret e voe neuze sevel ur reolenn strizh ; bugale a oa zoken e-mesk ar re a zeue eus an trowardroioù ha n'hellent ket distagañ ur ger brezhonek. Ar vugale er-maez eus ar skol hag a heuilh ac'hanomp, ne sellomp ket outo evel ma vefent dindan hor beli ; lezel a reomp anezho



da gomz galleg kenetrezo, gant ma komzfent goustadik ; a-hend-all, tevel.

Ar re all (8 bennak anezho) eo difennet outo komz galleg : ma vezont tapet o c'hallegañ e vezont da gentañ gourdrouzet ha goude-se lakaet en ur c'horn e-pad ur pennadig. Hogen ar re o deus tremenet an deiz hep rannañ ur ger galleg a vez roet dezho ur poent mat : ur skeudenn Istor Breizh (embannet gant OLOLE) hag ar re o devo bet ar muiañ a skeudennoù en dibenn o devo un alarc'h e koad.

An doare-se a daolas frouezh, rak a-raok ar fin ne oa ket mui anv eus ar galleg.

D'ar 27 Eost, hon eus aozet ur gouel er skol o pediñ un nebeud mignoned da zont da welout. Diskouezet hon eus dezho pezhioù berr ha fentus evel : *Ar c'havr, ar c'havrig hag ar bleiz* (Me a Lenno) ; *An daou vaout, Ur gentel katekiz bev* (Studi hag Ober). Ar vugale o deus kanet ha c'hoariet a greiz kalon dirak an arvesterion. Goude an abadenn en em vodas an holl er sal-debriñ evit tañva ur verenn vihan dispar : bara-mel, konfitur, koaven, fars, kafe. En holl, bras ha bihan, edomp 25.

## V — KENTEL AR SKOL

Daoust d'ar skoilhoù niverus a zo deut an eil goude egile da ziaesaat hol labour, kaset eo bet da benn an erv.

Pennerezh an aotrou Yann ar Beg, o stourm, koulz lavaret e-unan a zo da veuliñ da gentañ. An itron Kemere, atav laouen ha prest da rentañ servij, he deus graet kalz ivez.

Kontañ a raemp war muioc'h a vugale, met hez'

e c'hellomp lavarout : gwazh a se evit ar re n'int ket deut. Rak ar re a zo deut n'o deus ket kavet hir o amzer ha distroet int d'ar gêr, reut o divoc'h ha rous o c'hroc'hen ; hag e talc'hint koun eus ar sizhunioù o deus tremenet er skol-hañv.

Ha koulskoude, n'emañ ket aze al labour pouezusañ a zo bet graet. Ar pal a glaskemp tizhout a zo bet tizhet : kennerzhañ ar brezhoneg er vugale hor boa pedet. A-barzh fin ar skol n'oa ket a c'halleg gant hor paotred hag ho merc'hed. Ken aes ha tra e tistagent ar brezhoneg : disi n'oa ket, hogen aes-tre e teue ganto o frazennoù. Lod anezho ha na oant ket evit distagañ mat ur frazenn vrezhonek en a-raok a zo deuet buan da gomz mat a-walc'h. Ha zoken ur plac'hig vihan 5 bloaz ha na zistage ket ur ger brezhonek a gomz bremañ ken aes ha tra. Hag evit ar re all n'eo ket bihanoc'h an dalvoudegezh.

Evit ar gelennerion, bras ar frouezh ivez. Ma vefe ret kregiñ gant ur mennad heñvel a-benn bloaz, e vefe tec'het diouzh meur a skoilh. Bez' e c'heller diouzhtu tennañ ar gentel-mañ : *aes-tre e c'hell bezañ desket pep tra e brezhoneg d'ar vugale er skolioù kentañ.*

Evit ar pezh a sell ouzh prientidigezh ar skol, e c'hellomp diskleriañ :

Abred a-walc'h e voe kelaouet an dud a oa da vezañ kelaouet. Amzer o deus bet d'en em gemer etre Pask ha dibenn gouhere evit mirout amzer o bugale.

Ar c'hemenn a voe kaset d'an dud d'ar 17 a viz gouhere. Ar respontoù a dlee bezañ distroet war-eeun, da lavarout eo eizh deiz war-lerc'h d'ar muiñ : ne voent ket, war bouez unan. Lavaret e voe dezho kas



o bugale d'ar 1-añ a viz Eost : unan hepken hen greas, ha hep promesaoù kaer en a-raok.

Un testeni ouzhpenn eo eus digasted ar Vrezhoned, forzh pegen brogarourion e liskleriont bezañ, un testeni eus ar boan a c'houzañvont pa rankont seveniñ ur mennad, eus o nec'hamant dirak an ober diouzhtu. Krediñ a reomp e lavaras darn eus an dud-se ya, hag i o soñjal ne vefe ket kaset ar mennad-se da benn.

Amañ ivez pep hini a zo deut p'en deus kavet mat, hag a zo aet kuit p'en deus kavet mat, daoust d'ar pezh hor boa lavaret d'ar gerent : merkañ spizh deiz donedigezh ha disparti pep bugel en a-raok, hogen n'eo ket bet sentet ouzhimp. Ha koulskoude, ma vije da gas an hevelep bugale d'ur c'hamp skouted pe d'ur skol-hañv gall o dije sentet ouzh ar reoliadur. An dra-se hol laka da gavout petra a reas diouer deomp : nerzh un ensavadenn a-berzh Stad. Evit kaout levezon war an dud ha lakaat anezho da sentiñ ouzh reolennoù eo ret d'ar reolennoù-se dont a-berzh un Ensavadur pe ur Framm anavezet ha doujet gant an holl hag o kaout levezon warno : arabat eo e teufent a-berzh keneiled.

Ha setu perak e kredomp n'eo ket mat mont da sevel ur seurt oberenn hiviziken hep na vefe lakaet dindan paeroniezh un Ensavadur pe ur Framm pe un dra heñvel.

# AN TREC'H

*An arnodennoù e-pad 6 miz kentañ 1942*

E niverenn 140-143 *Gwalarn* e oa bet roet un daolenn eus buhez arnodennoù an Trec'h e-pad ar bloavezh 1942. Buhez *an Trec'h* e-pad c'hwec'h miz kentañ ar bloaz 1942 eo a fell deomp danevelliñ er pennad-mañ.

*Trec'h Meur*

Pemp arnodenn a zo bet dalc'het : e Lanuon, Naoned, Kemper ha div wech e Paris. Daouzek den o devoa lakaet o anv. Dek anezho a zo bet kavet barrek da c'hounit. Setu amañ roll gwiriet an Drec'hourion nevez :

*A zo bet degemeret gant ar meneg « mat-tre » :*

an ao. Jakez Konan (Lanuon, 29-12-41)

*A zo bet degemeret gant ar meneg « mat » :*

an ao.ao. Gabriel ar Moal (Naoned, 22-3)
Per Laurent (Paris, 30-5)
Kaourintin Riou (Kemper, 16-4)

*A zo bet degemeret gant ar meneg « mat a-walc'h » :*

an ao.ao. Roperzh Stefan (Kemper, 16-4)
Yann Renault (Paris, 26-4)
Yann Bargain (Paris, 26-4)
Alan J. Raude (Paris, 30-5)



*A zo bet degemeret hep meneg :*

Alan al Louarn (Kemper, 16-4)
Kolaz Suignard (Paris, 26-4)

War an dek den-se e oa eizh hag o devoa gounezet an Trec'h Kentañ en a-raok.

*Trec'h Kentañ*

Ret eo deomp dispartïañ da gentañ ar 7 den a dremenas e Paris d'an 31 a viz genver hervez ar reoliadur kozh. O anvioù a zo eta da vezañ lakaet da heul re 1941 :

an ao.ao. Yann Renault (mat-tre ha meuleudi)
Per Laurent (mat-tre ha meuleudi)
Alberzh Delettre (mat a-walc'h)
Paol Cherel (mat a-walc'h)
an dim. M.-L. Provost (mat a-walc'h)
an ao.ao. Andrev Blot
Yann Meudic

Bet ez eus bet seizh arnodenn aozet hervez ar reoliadur nevez : e Roazhon, Naoned, ar C'hastell-Nevez, Lanuon, Kemper, Paris ha Gwengamp. 35 den a lakaas o anv da dremen ; 26 a vo bet kavet barrek da drec'hiñ, unan all a zo bet degemeret evit al lodenn dre skrid hepken.

Setu amañ roll gwiriet an Drec'hourion nevez :

*A zo bet degemeret gant ar meneg « mat-tre » ha graet dezho meuleudi ar varnerion :*

an. ao.ao. Herri Tangi (Gwengamp, 13-5)
Roperzh Stefan (Kemper, 16-4)

*A zo bet degemeret gant ar meneg « mat-tre » :*

an ao.ao. Erwan Bonvallet (Paris, 26-4)
Jos Albaret (Kemper, 16-4)
Yann Trepos (Kemper, 16-4)
an dim M.-L. Stervinou (ar C'hastell-Nevez, 29-3)

*A zo bet degemeret gant ar meneg « mat » :*

an ao.ao. Andrev Gwilcher (Naoned, 22-3)
Olier Loyer (Paris, 26-4)
an it. Galbrun (Lanuon, 7-4)
an ao.ao. Charlez Gaonac'h (Roazhon, 20-3)
Per E. Gwezenneg (Naoned, 22-3)
Roparzh ar Stang (Paris, 26-4)
an dim. Y. an Dred (Lanuon, 7-4)
an ao.ao. A. Noury (ar C'hastell-Nevez, 29-3)
Jos Youinou (Roazhon, 20-3)
Loeiz ar C'hotonneg (Kemper, 16-4)
Jos Tual (Kemper, 16-4)
Loeiz Ropars (Roazhon, 20-3)
an it. V. de Bellaing (Gwengamp, 13-5)
an dim. Mari ar Bailh (Paris, 26-4)
an ao.ao. Frañsez Maze (Kemper, 16-4)
Aogust Solu (ar C'hastell-Nevez, 29-3)

*A zo bet degemeret gant ar meneg « mat a-walc'h » :*

an ao.ao. G. Mouroy (Roazhon, 20-3)
Gw. ar Gevell (ar C'hastell-Nevez, 29-3)
an dim. M. ar Gov (Paris 26-4)

*A zo bet degemeret hep meneg :*

an ao. Alberzh Touzeau (Naoned, 22-3)



ARNODENNOÙ 1943.

Roll al levrioù da bleustriñ evit arnodennoù 1943 a zo bet kemmet un tammig. E-lec'h *Santez Dahud* e vo graet gant *Marvailhoù ar Vretoned.*

SKOUERIOÙ ARNODENNOÙ

Adembannet eo bet *Reoliadur arnodennoù an Trec'h.* Da heul ez eo moulet danvez an darn vrasañ eus ar poelladennoù bet roet en arnodenn e 1941 hag e mizioù kentañ 1942. Talvoudus-bras e vo eta al levrig-se evit ar re a fell dezho tremen an arnodenn. Embannet eo al levr e ti « Skridoù Breizh » e Brest, 35 str. Traverse.

# Diwar-benn ar C'hoariva

## Danevellskrid evit Kevrenn an Arvestoù er Framm Keltiek

gant Roparz Hemon

### STAD HOR C'HOARIVA

a) *Ar pezhioù.* — Eus an holl bezhioù-c'hoari skrivet pe embannet, — ma kaver ur roll klok a-walc'h anezho e *Gwalarn* 140-143, Gwengolo-Kerzu 1941, pp. 187-220, — ez eus un nebeut a vez displeget. An darn vuiañ eus hor pezhioù, avat, a zo diaes o c'havout ; alies eo diviet-krenn ar mouladurioù anezho.

b) *Ar c'hoarierien.* — N'eus strollad a vicher ebet. Aozet e vez an abadennoù gant tud a youl vat, dezho holl ur vicher all. Peurliesañ e vez displeget ar pezhioù gant yaouankizoù ar patronajoù.

### GWELLAENNOU D'OBER

Ul labour hir e ve adaozañ hor c'hoariva. Savet e vo ar raktres anezhañ diwezhatoc'h gant ar Framm.

Evit an amzer, a-walc'h a vo kinnig un nebeut gwellaennoù, a c'hellomp seveniñ diouzhtu :

1. *Merkañ d'ar renerien-strolladoù peseurt pezhioù a c'hellont displegañ* (Servij Enklask).

2. *Prestañ dezho un nebeut testennoù pezhioù-c'hoari diviet, dezho d'o lakaat eilskrivañ* (Servij Prestañ).

3. *Prientiñ mouladurioù nevez.*

### 1. SERVIJ ENKLASK

Savet e vo ur roll pezhioù-c'hoari, d'ar renerien-strolladoù da welout diouzh ar c'hentañ sell peseurt pezhioù dibab.

Er roll-se, pep pezh-c'hoari renket ennañ hervez urzh al lizherenneg, e kavor :

*a*) Anv an oberour.

*b*) Un diverrañ eus testenn ar pezh, o spisaat evit peseurt arvesterien eo graet.

*k*) Niver ar c'hoarierien, — un dra a bouez bras, — merket e pevar bann treset e tu dehou ar bajenn : ar bann kentañ, ar baotred, — an eil, ar plac'hed, — an trede, ar baotredigoù, — ar pevare, ar plac'hedigoù. Da skouer, 3.2.1.0 a dalvezo kement ha : 3 faotr, 2 blac'h, 1 paotrig, 0 plac'hig.

Ret e vo tennañ an evezh bep tro ma vezo ur pezh (evel *« Fostus an Doktor Daonet »*) ma c'heller lakaat ur c'hoarier ennañ da zisplegañ daou pe dri roll disheñvel.

War-lerc'h roll ar pezhioù e kavor roll an oberourien, da heul anv pep oberour anv an oberoù studiet.

### 2. SERVIJ PRESTAÑ

Pa n'heller mui prenañ un darn vras eus hor pezhioù-c'hoari, e rank ur servij-prestañ bezañ aozet.

1. Savet e vo gant burev-kreiz ar Framm roll ar pezhioù a c'hellomp prestañ.

2. Ne vo prestet pep levr nemet e-pad 15 devezh, d'an amprester da lakaat sevel un eilskrid dioutañ.

3. Kaset e vo pep levr dre ar post, *erbedet*, hag e tleo bezañ kaset en-dro dimp, *erbedet* ivez, a-benn an deiz merket.

4. Ugent real dre levr a c'houlennimp, en a-raok, evit ar mizoù.

3. MOULADURIOU NEVEZ

Kefridi ar Framm Keltiek e vo sevel roll ar pezhioù da adembann, prientiñ ar skridoù, ober emglev gant un embanner.

Daoust ma kreder ar c'hontrol alies, ur fazi e ve adober ur bern levrioùigoù enno ur pezh hepken. Al levrioùigoù-se, diaes-tre da lakaat e gwerzh, a zo diaes ivez da renkañ ha da virout. Gwell e vo, diouzh skouer meur a vro all, embann ur rummad levrioù, holl heñvel dre ar vent, ar golo, al lizherennoù hag ar paper, etre 3 ha 5 pezh-c'hoari e pep unan anezho.

---

An teir c'hefridi-mañ a dleo bezañ sevenet a-benn Kendalc'h ar Framm e miz Mae 1943.

16.2.43



# ROLL
## ar pennadoù embannet war
## " WALARN "

renket diouzh o zestennoù
hervez Renkadur « Ensavadur Breizh »,
hag hervez anvioù an oberourion.
(Mezheven 1941 — Mezheven 1942)

Gant G. B. KERVERZIOU.

*Dikleriadur ar Berradurioù :*

| | |
|---|---|
| Gw. | Gwalarn |
| a-z. | a-zivout |
| db. | diwar-benn |
| lev. | levrenn |
| niv. | niverenn |
| not. | notenn, notennoù |
| P. | pennad(où)-skrid |
| p.-c'h. | pezh-c'hoari |
| std. | studiet (gant) ; studiadenn |
| tr. | troet (gant) ; troidigezh ; troer |
| 92/45 | (Gwalarn), niverenn 92, pajenn 45 |
| 136-7/ | niv.-daou 136-137 |
| *** | Ar pennadoù o tont goude an arouez-se n'eus dezho anv oberour ebet. |

## I. — Renkadur hervez an testennou

### 0. — YEZHONIEZH

#### 00. — Yezhoniezh dre vras

*Pennadoù B/01*

Roparz HEMON
Notennoùigoù db. ar Brezhoneg .. .. — Gw. 148-9/328

*Pennadoù H/00*

***
Kevredigezh alaman ar Studioù Keltiek — Gw. 138-9/75

#### 01. — Geriadurezh

*Pennadoù B/01*

F KERVELLA
Studioù war ar yezh : ar ger « beuz » — Gw. 148-9/322

R. DELAPORTE
An anvioù-tud e-keñver ar yezhadur hag ar reizhskrivadur (gant ur Roll anvioù-tud, o liester hag o stumm gwregel) .. .. .. .. .. .. .. .. .. — Gw. 144-5/41

#### 02. — Yezhadurezh

*Pennadoù B/02*

F. KERVELLA
Ar c'hemmadurioù hag an Distagadur .. — Gw. 140-3/155

#### 04. — Sonladourlezh

*Pennadoù B/04*

F. KERVELLA
Ar c'hemmadurioù hag an Distagadur .. — Gw. 140-3/155

#### 07. — Kelennadur ar yezhoù

*Pennadoù B/07*

***
An Trec'h (roll gounezerien ha notennoù) .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. — Gw. 140-3/184

Merwen FLOC'HBREIZ
Studiomp hor yezh .. .. .. .. .. .. .. — Gw. 148-9/290



*Pennadoù K/07*

Roparz HEMON
Kant frazenn Bemdeziek e Kerneveg Breizh-Veur .. .. .. .. .. .. .. .. .. — Gw. 144-5/64

***
Reoliadur an Trec'h .. .. .. .. .. .. .. — Gw. 138-9/51

#### 08. — Istor ar Yezhoù

*Pennadoù B/08*

Fanch DENOUAL
Pelec'h emañ e gwirionez bevenn ar Brezhoneg ? (Un devezh-enklask trodro Plouagad) .. .. .. .. .. .. .. — Gw. 144-5/34

*Ensavadur Breizh*
Enskrivadurioù brezhonek .. .. .. .. .. — Gw. 144-5/74

Loeiz Ar FLOC'H
Stad ar yezh (danevellskrid savet e 1925) — Gw. 140-3/166

***
Peurunvanidigezh ar brezhoneg .. .. — Gw. 138-9/67

### 1. — LENNEGEZH

#### 11. — Henlennegezh

*Pennadoù K/11*

Roparz HEMON, tr.
Karantez Fraec'h ha Findabair, henzanevell a Iwerzhon .. .. .. .. .. .. .. — Gw. 148-9/225

#### 12. — Barzhoniezh

*Pennadoù B/12*

ABEOZEN
Kaneun-Daou .. .. .. .. .. .. .. .. .. — Gw. 138-9/27

Gw. B. KERVERZIOU
Preder Anhun .. .. .. .. .. .. .. .. .. — Gw. 148-9/281
D'am c'henyoul dianav .. .. .. .. .. .. — Gw. 148-9/282

Reunan Ar MOUGN
Kraksonennoù, 1 .. .. .. .. .. .. .. .. — Gw. 140-3/142
Kraksonennoù, 2 .. .. .. .. .. .. .. .. — Gw. 146-7/143

Iven UGEN
Sulvezhioù .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. — Gw. 148-9/275

*Pennadoù K/12*

T. GWYNN JONES
Tir na n-Og (tr. gant ABEOZEN) .. .. — Gw. 138-9/5

## 13. — Kontadennoù

*Pennadoù B/13*

Fant R. MEAVENN
Ar Follez Yaouank .. .. .. .. .. .. .. Gw. 140-3/119

*Pennadoù K/13*

Dik TREVAN
Mont d'ar gêr (tr. gant ABEOZEN) .. Gw. 144-5/26

Roparz HEMON, tr.
Liadain ha Cuirithir, un istor a garantez a wechall .. .. .. .. .. .. .. .. Gw. 140-3/146

## 15. — Skridvarnouriezh, Arnodskridoù

*Pennadoù B/15*

ABEOZEN
Evit ma vevo ar brezhoneg .. .. .. Gw. 146-7/111

C. L. K.
Penaos ober gant ar wirionez .. .. .. Gw. 148-9/276

D. K. KONGAR
War-lerc'h sizhun geltiek Roazhon .. Gw. 140-3/177

Meven MORDIERN
Talar an « Houc'h » : Divankadurioù, notennoù hag evezhiadennoù d'am skridoù brezhonek, (1911-1941) .. .. Gw. 146-7/157

*Pennadoù K/15*

MAOPREDEN
Arnodskridenn war istor Iwerzhon .. Gw. 146-7/146

*Pennadoù H/15*

Roparz HEMON
Ar Mont Dreist (Kentskrid da droidigezh « Hailhevod an Aotrou Doue ») Gw. 148-9/236

## 16. — Envorennoù

*Pennadoù B/16*

Roparz HEMON
Tud hon eus anavezet :
Emil Ernod .. .. .. .. .. .. .. .. .. Gw. 146-7/122
Eujen Régnier .. .. .. .. .. .. .. .. Gw. 146-7/128

M. M(ORDIERN)
Evezhiadennoù hag Eeunadennoù da « Eñvorennoù ur Brezhonegour » .. Gw. 138-9/69



Meven MORDIERN
Talar an « Houc'h » : Divankadurioù, notennoù hag evezhiadennoù d'am skridoù brezhonek, (1911-1941) .. .. Gw. 146-7/157

Iven UGEN
Va levr-oferenn bihan .. .. .. .. .. .. Gw. 140-3/144

F. VALLEE
Eñvorennoùigoù .. .. .. .. .. .. .. .. Gw. 140-3/83

*Pennadoù K/16*

Roparz HEMON
Tud hon eus anavezet : Mac Giolla Bhrìdhe .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. Gw. 146-7/125

## 17. — C'hoariva

*Pennadoù B/17*

Roparz HEMON
Ur bugel a zo ganet, (mister Nedeleg e daou arvest) .. .. .. .. .. .. .. .. Gw. 144-5/3

*Pennadoù H/17*

CERVANTES
Hailhevod an Aotrou Doue (aoz. gant Roparz HEMON diwar *El Rufian Dichoso*) .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. Gw. 148-9/241

## 19. — Istor al Lennegezh

*Pennadoù B/19*

L. DUJARDIN
Ur sell war vuhez hag oberoù an Ao. Troude .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. Gw. 138-9/63

Gw. B. KERVERZIOU ha L. DUJARDIN
Danvez evit levrlennadurezh ar c'hoariva brezhonek .. .. .. .. .. .. .. .. Gw. 140-3/187

*Pennadoù K/19*

T. GWYNN JONES
Dik Trevan, (tr. gant ABEOZEN) .. . Gw. 144-5/15

*Pennadoù H/19*

Arzel EVEN
Al lennegezh norvegiat .. .. .. .. .. Gw. 146-7/131

## 3. — ISTOR

### 30. — Istor dre vras

*Pennadou B/30*

Meven MORDIERN
Talar an « Houc'h » : Divankadurioù, notennoù hag evezhiadennoù d'am skridoù brezhonek, (1911-1941) .. .. Gw. 146-7/157

*Pennadoù K/30*

MAOPREDEN
Arnodskridenn war Istor Iwerzhon .. Gw. 146-7/146

## 5. — GWERINONIEZH

### 50. — Gwerinoniezh dre vras

*Pennadoù B/50*

***
Te pe C'hwi .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. Gw. 148-9/326

## 6. — SKIANTOU

### 62. — Naturoniezh

*Pennadoù H/62*

Erwan TROMEUR
Ar gwagennoù berr .. .. .. .. .. .. .. Gw. 148-9/283

### 66. — Naturouriezh

*Pennadoù B/66*

Jakez CONAN
Ar Jentilez, gwarezlec'h an evned .. .. Gw. 138-9/28

## 7. — PREDEROURIEZH

### 70. — Prederouriez dre vras

*Pennadoù B/70*

GAWAIN
Skiant Vreizh :
IV — Taolenn Vreizh .. .. .. .. .. .. Gw. 138-9/20
V — An Emsav breizhek barnet hervez Skiant Vreizh .. .. .. .. .. Gw. 138-9/22



## 9. — STOURM KEVREDIGEZHEL

### 91. — Abostolerezh

*Pennadoù B/91*

G. LEMEE
Rakvenozioù war ar bruderezh .. . Gw. 140-3/221
Evit savidigezh ur Gevredigezh-Skignañ Gw. 140-3/225

### 92. — Kelaouennerezh

*Pennadoù B/92*

Roparz HEMON
D'ar skrivagnerion yaouank .. .. .. Gw. 140-3/81

### 94. — Skingomzerezh

*Pennadoù B/94*

A — PENNADOU-SKRID : *N'eus ket*

B — DANVEZ EVIT AR SKINGOMZ

Olier SOUVESTR
Gwerz Kêr-Iz, (aozet evit ar skingomz gant Roparz HEMON) .. .. .. .. Gw. 138-9/36

### 96. — Lenndioù ha Mirdioù

*Pennadoù B/96*

***
Roll ar Pennadoù embannet war « Walarn » (du 1940-mezheven 1941), renket diouzh o zestennoù hag hervez anvioù an oberourion .. .. .. .. .. Gw. 140-3/234

## II. — Renkadur an oberourion

*hervez urzh al lizherenneg*

ABEOZEN
Kanenn-Daou .. .. .. .. .. .. .. .. Gw. 138-9/27
Evit ma vevo ar Brezhoneg .. .. .. Gw. 146-7/111

Troidigezioù :
Dik Trevan, (tr. diwar kembraeg T. GWYNN JONES) .. .. .. .. .. .. .. Gw. 144-5/15
Mont d'ar gêr, (tr. diwar kembraeg Dik TREVAN) .. .. .. .. .. .. .. .. Gw. 144-5/26
Tir na n-Og, (tr. diwar kembraeg T. GWYNN JONES) .. .. .. .. .. .. .. Gw. 138-9/5

---



*Da vezañ moulet dizale*
*e ti SKRIDOU BREIZH, Brest :*

# GERIADUR
# BREZHONEK-GALLEK

gant ROPARZ HEMON

Ar geriadur-mañ, kalz muioc'h a c'herioù ennañ eget en hini embannet a-raok gant an hevelep oberour, a ro stumm pep ger hervez an doare-skrivañ unvan, hini Emglev ar skrivagnerien hag ar gelaouennerien graet e Roazhon d'an 8 a viz Gouere 1941.

# KOUMANANTOU A ENOR

*Aes a-walc'h eo kompren n'hellomp ket kender-c'hel da reiñ d'hol lennerion etre 600 ha 700 pajenn bep bloaz evit 50 lur hepken.*

*Koulskoude, darn eus hor c'houmananterion n'int ket pinvidik ha n'hellont ket paeañ muioc'h.*

*Setu perak e krouomp hiviziken koumanantoù a enor, evit ar re a c'hell hag a fell dezho hor skoazel-lañ.*

*Priz ar c'houmanant a enor eo 100 lur da vihanañ.*

*Trugarez en a-raok d'ar re a gemero unan.*

GWALARN.

Moulerez 17, ru d'Algesiras Brest — *Ar Merour* : Y. Drezen

# GWALARN

Kelaouenn viziek

Rener : Roparz Hemon

Priz : 50 lur ar bloaz

Kas an arc'hant da :
L. NEMO, 110, Bd. de Metz, Rennes
(C. C. 121-10 Rennes)

Priz an niverenn : 10 lur

Aotre-embann niv. 408
Autorisation de paraître n° 408